# CATEKIS HISTORIQ

Pe Abreges eus

**AN HISTOR SANTEL**

hac eus an

**DESCADUREZ GRISTEN.**

# CATEKIS
# HISTORIQ,

E PEHINI E CAVER E BERR GOMZOU

**AN HISTOR SANTEL**

hac an

## DESCADUREZ GRISTEN.

*Gret gant an Abad FLEURY*,

Troet e brezounec, gant an autrou ROUX, Person Kergloff.

[Abbé Claude Fleury]



E LANDERNE,

E ty DESMOULINS, Imprimèr ha Librèr,

1845.

## APPROBATION.

Carhaix, le 22 Juillet 1843.

MONSEIGNEUR,

Nous avons l'honneur de certifier à votre Grandeur que nous avons, d'après son autorisation, lu et examiné le manuscrit en langue bretonne, ayant pour titre : *Catekis Historiq*, que M. Le Roux, Recteur de Kergloff, nous a soumis. Nous n'y avons rien trouvé que de très édifiant; très conforme à la foi chrétienne et aux bonnes mœurs, et nous avons l'intime conviction que cet ouvrage imprimé produira parmi nos Bretons un excellent effet, et en sera accueilli avec empressement.

Nous avons l'honneur d'être, *Monseigneur*,
de votre Grandeur,
Les très humbles et obéissants serviteurs,
RÉVIRON, *Curé de Carhaix*,
SALAUN, *Desservant de Cleden-Poher.*

---

D'après le rapport favorable de MM. Réviron, Curé de Carhaix et Salaün, Desservant de Cleden-Poher, nous permettons à M. Le Roux, desservant de Kergloff, de faire imprimer l'ouvrage en langue bretonne mentionné ci-dessus, à la charge de relater textuellement le présent rapport et notre approbation.

Quimper, le 25 Juillet 1842.
† J. M. Evêque de Quimper.

---

# RAG-LAVAR.

An nep so agren dic'houvez ua bell quet beza christen mad, hac hennez co ar guella christen, pehini a anavez guelloc'h hac a vir guelloc'h lezen Doue. Mæs petra bennac ma heller e anaout hep e heulia, ua heller heulia nemet ar pez a anavezer anezi.

Daoust ma prezeguer alies, ha ma zeus levriou avoalc'h pere a goms divar-benn an oll lodennou eus al lezen gristen, e baller cousgoude lavaret penaus ne deus quet cals a zescadurez e-toucz ar gristenien. Petra a so caus a guement-se? Abalamour er prezeguennou, er proniou, ne gomzer nemet eus un dra bennac dreist-oll, ervez ar Gouel pe an Aviel, pe ervez ioul ar prezeguer. Dibaut eo, ma tispleguer enno ar c'henta quenteliou hac an darvoudou pere a so an diazes eus an oll descadurezou : coms a rer enno divar-benn au historiou a gaver er Scritur-Sacr, evel eus a draou anavezet gant an oll. Evelze e caver e pep-lec'h tudvad, pere a zerempred an Ilisou abaoue daou pe dri uguent-vloas, pere a so sourcius hac acquetus en offiçou hac er prezeguennou, ha ne ouzont quet cousgoude ar mysteriou quenta eus al lezen gristen.

Ne deus nemet er C'hatekisou e pere e caver ar c'henteliou quenta-ze quer gouni-

dus evit an oll : hoguen menna a ra ne zalc'her quet stad avoalc'h anezo. An darn-vuia eus an dud a sonch dezo e c'houzont ar C'hatekis, dre ma o deus en desquet pa edont bugale; ha ne velont quet penaus ez eo ancounac'heet ganto, pe n'o deus biscoas e ouzet mad. Re-all o deus mez oc'h ansao o disvouiziguez hac o dic'houzvez, ha na hellont quet, pe guentoc'h, na fell quet dezo en em derri da zesqui ar c'hentelliou quenta eus hol lezen santel.

Ar c'hatekisou a so bet gret hep historiou gant ar c'hoant da lacaat enno an traou ar guella epquen. Ar re o deus o gret o deus credet penaus ne oa quet red d'ar gristenien, evit mont d'ar Barados, beza desquet eus a hanoiou ar Batriarchet hac ar Brofætet, eus a guevrediguez Doue gant Abraham, eus a sclaverez ar Yuzevien en Egypt hac e Babilon, gant ma ouezint penaus ez eus tri Ferson e Doue, penaus an eil Ferson a so en em c'hret den; penaus ez eus seis Sacramant, hac an traou all evelze. Cousgoude na heller quet displega al loden guenta eus ar *Gredo*, hep coms eus ar grouidiguez; nac ar vadisiant, hep coms eus a bec'het bon Tad quenta, na penn quenta gourc'hemennou Doue, hep coms eus a Voizes, eus an darvoud hac eus ar c'his gant pere e oo roet dezan al lezen. Na heller quet en em viret da zisplega gant un darvoud bennac guinivelez Jesus-Christ, e vurzudou brassa, e boaniou, e varo, e zazorc'hidiguez, e bignidiguez en eê; ha pa ne ve nemet evit rei ar

pen - abeg eus ar Gouelion dre bere ec'h enorer ar mysteriou-ze, ar pez a dleer da zesqui da guenta d'ar bobl.

Cetu aze perac eo bet gret, ar C'hatekismâ, fevit quenderc'hel, dre an anaoudeguez eus an darvoudou, an discleriadur eus ar *Gredo* hac eus al lodennou all eus al lezen gristen.

Ar responchou a so bet gret berra ma oa galluz, gant aon da scuiza ar vugale : rac na garont quet peurvuia comz pell amzer dious-tu.



# CATEKIS
## HISTORIQ.

# QUENTA LODEN,

E pehini e caver e berr gomzou,

**AN HISTOR SANTEL.**

### QUENTA GUENTEL.

*Eus a grouidiguez ar bed.*

Doue en deus crouet ar bed eus a netra, dre e goms hac e ioul hac evit e c'hloar. E c'hret en deus e c'hueac'h dervez. Ar c'henta dervez en deus crouet an eê hac an douar, ha goude ar sclerigen ; an eil dervez e crouas an oabl steredet, pehini a c'halvas an eê ; an trede dervez e tiforc'has an dour dious an douar, hac e reas d'an douar lacaat da sevel var e c'horre a

bep seurt plant ; ar pevare e crouas an heol, al loar hac ar stered ; ar pempet e crouas al laboucet en ear, hac ar pesquet er mor ; ar c'hueac'h-vet e reas al loenet douarec hac e crouas an den dious e hevilidiguez, ha Doue a arzaouaz ar seis-vet deivez. Evit ober an den, e reas da guenta e gorf gant douar, ha goude e lequeas ennâ un ene gret dious e squeuden. An den a so squeuden Doue, dre ma hell anaout Doue hac e garet, hac evit an dra-ze eo bet gret gant Doue. Ar c'hen-taa goaz a oue hanvet Adam. Doue a roas dezan da eil ar vaouez pehini a reas gant unan eus e gostou, evit ma teuje d'e c'haret evel ul loden anezâ e-unan, evelze e roas penn d'ar briedelez. Ar guenta maouez a oe hanvet Eva. Doue a lequeas Adam hac Eva er Barados Douarus, pehini a ioa ul liors dudius bras, e pehini e vevent eûrus. Aotreet e oa dezo dibri eus an oll froueziou, nemet eus a frouez guezen ar vouiziegucz ar mad hac an droug, pehini a yoa difennet outho gant Doue. En noaz pill edont, hep

caout mez ebet a guement-ze, dre ma oant hep fallagriez; na c'houzanvent nep seurt poan., ha ne dlient quet mervel. Doue en devoa ive crouet sperejou dinam, pere eo an Ælez.

*Goulen. Piou en deus gret ar bed?*

Respont. Doue eo.

*G. Eus a betra en deus èn gret.*

R. Eus a netra eñ deus e c'hret.

*G. Penaus en deus-èn e c'hret.*

R. Dre ur goms epquen.

*G. Peràc en deus-èn e c'hret.*

R. Evit e c'hloar.

*G. E ped dervez en deus Doue crouet ar bed.*

R. E c'huec'h dervez.

*G. Petra en deus-èn crouet ar c'henta dervez.*

R. An eè hac an douar, ha goude ar sclerigen.

*G. Hae an eil dervez.*

R. An oabr steredet, pehini a c'halvas an eè.

*G. Petra a reas an trede dervez.*

R. An dour a ziforc'has dious an douar, hac e reas d'an douar lacaat da sevel var e c'horre a bep seurt plant.

*G. Hac ar pevare.*

R. Croui a reas an heol al loar hac ar stered.

*G. Hac ar pempet.*

R. Croui a reas al laboucet en ear hac ar pesquet er mor.

*G. Hac ar c'huec'hvet.*

R. Ober a reas an oll loenet douarec, hac e crouas an den dious e bevelidiguez.

*G. Petra a reas e dives ar seisvet dervez.*

R. Goude beza crouet pep-tra ec'h ehanas.

**G.** *Eus a betra en deus èn gret ar c'henta den.*
R. Ar c'horf en deus gret gant douar.
**G** *Hac an ene.*
R. Eus a netra en deus e gret.
**G.** *Eus a biou ef-y an hevelidiquez.*
R. Eus a Zoue zoquen.
**G.** *Evit petra en deus Doue crouet an den.*
R. Evit e anaout hac e caret.
**G.** *Eus a betra e oe gret ar c'henta maouez.*
R. Gant unan eus a gostou ar goaz.
**G.** *Perac quement-ze.*
R. Evit disquez e oant o daou eus ar memès quic.
**G.** *Petra eo ar Baradoz dovarus.*
R. Ul Liors caer e pehini e lequeas Doue Adam hac Eva.
**G.** *E pe stad e veoent-hi eno.*
R. En ur stad santel hac eürus e vevent.
**G,** *Peur e tlient-hi mervel.*
R. Na dlient quet mervel.
**G.** *Petra eo an Ælez.*
R. Sperejou glan pere n'o deus quet a gorf.

---

## EIL GUENTEL.

*Eus a bec'het an den quenta.*

Beza e oe ælez pere en em savas a enep Doue, ha Doue o strincas en ifern hac en tan peur-badus. An diaoulou eo pe ælet an diaoul a zeu da zouguen an dud d'an droug ha d'o lacaat d'eu em sevel a enep Doue. Unan

eus an æled fall-ze a guemeras doare ar serpant hac a alias ar vaouez da zibri eus ar frouez eus ar vezen a ioa difennet outo; dibri a reas eus ar frouez-ze bac e lequeas e goas da zibri anezàn. Neuze Doue a daulas e valoz var ar serpant hac a zisclerias penaus eus ar vaouez e vize ganet an hini a fricje e benn d'ar serpant, da lavaret eo, Salver ar bed, pehini a zeuje un deis evit distruja galloud an diaoul. Cas-quit a reas Adam hac Eva eus ar barados hac e chomzont en ur stad dign meurbed a druez. Coll a rejont graç Doue, hac e teujont da veza sclaved d'an diaoul, dalc'het e oent d'ar maro ha d'an oll boaniou eus ar c'horf, hac oc'h-pen d'an devaligen ha d'ar goal-dechou eus ar c'hic. Ar goal-ioulou eus ar c'hic eo ar garantez a c'hanomp hon unan, a zeu d'hon distrei da garet Doue hor c'hrouer, hac a c'hano e ten an oll bec'hejou a gas d'ar maro. Adam hac Eva n'o devoe bugale nemet goude o fec'het, abalamour da ze ive eo bet ganet ho bugale techet d'an evelep tensiou hac-y, hac o rei a rejont d'ar re o goude, en evelep doare

ma oa ganet an oll dud er pec'het, enebourien da Zoue ha dileuret d'an ifern. An droucze eo a c'halver *pec'het originel*, da c'houzout eo, a so deut ganeomp er bed.

G. *Petra eo an diaoul.*
R. Un eal en em savet a-enep Doue.
G. *Da betra ef-èn bet barnet gant Doue.*
R. D'an tan a bado da virviquen.
G. *Pe seurt micher en deus-èn.*
R. Douguen an dud d'an droug, hac o lacaat da zisenti oc'h Zoue.
G. *Penaus e tougas-èn an den quenta d'an droug.*
R. Mont a reas e serpant hac e alias ar vaouez da zibri eus ar frouez difennet.
G. *Petra a reas-hi goude.*
R. Lacaat a reas he goaz da zibri an n
G. *Petra a reas Doue.*
R. Ar serpant a villigas.

G. *Penaus e castizas èn Doue Adam hac Eva?*
R. O c'has a reas ermez eus ar Barados Douarus.
G. *Petra a aotreas-èn dezo.*
R. E fricje ar vaouez penn ar serpant.
G. *Petra eo quement-ze*
R. E teuje anezi Salver ar bed evit distruja galloud an diaoul.
G. *E pe stad en em gavas an den goude e bec'het.*
R. En ur stad glac'harus meurbet, quen en e ene quen en e gorf.
G. *Pe seurt droug a zeuas dezan en e gorf.*
R. An oll boaniou, ar c'hlenvejou hac ar maro.

G. *Hac en e ene.*
R. An divouiziegez hac ar c'hoant direiz
G. *Petra eo ar c'hoant direiz.*
R. Ar garantez hon eus evidomp hon-unan epquen.
G. *Petra a zigas ar c'hoant direiz.*
R. Ar pec'het.
G. *Petra a zoug ar pec'het.*
R. Ar maro peur-badus
G. *Peur e teuas Adam hac Eva da gaout bugale.*
R. Goude o fec'het.
G. *O fec'het hac-én a dremenas d'o bugale*
R. Ia, ha da vugale o bugale.
G. *An droug-ze hac-én a bad bepret.*
R. An oll dud a so ganet gant ar pec'het-ze.
G. *Penaus 'ef-én hanvet.*
R. Ar pec'het originel.

---

## TREDE GUENTEL.

*Eus an dour diluch hac eus al lezen naturel.*

Bugale quenta Adam hac Eva a oe Caïn hac Abel. Caïn a lazas e vreur dre erez oc'h e furnez ; ha goenn Caïn a oe tud fallagr. Adam en devoe ur map all hanvet Zeth, ha bugale hemâ a viras doujanç Doue ; hoguen nes-det a rejont gant an dud fall, hac ...iont d'en em sautra : en evelep

doare, an oll dud o veza en em roet d'au droug, ma fallas da Zoue o lacaat da vervel dre ul livadeu a c'holoas au oll douar. Ne oe nemet Noe, disquenuet eus a Zeth, pehini a gavas trugarez dirac Doue. Doue a roas da anaout dezan e vennoz, hac a c'hourc'hemennas dezan sevel un arc'h, da lavaret eo ul lestr pevar c'hornec ha goloet e doare ur c'houfr, bras avoalc'h evit lacaat ebars daou eus a bep rum loënet ha laboucet. Pa oe Noe eet e bars, Doue a lequeas da goueza epad daou-uguent dervez ha daou-uguent nosvez ur glao spontus, gant un dic'hlago eus ar mor, en evelep doare ma oe an douar oll goloet gant an dour; an dud hac al loënet oll a yoa beuzet: eis den epquen a c'houmas beo, Noe, e c'hrec, e dri vap hac o graguez, hac an anevaled a oa en arc'h. Goude al livaden ar bed a oe poblet a-nevez gant tri map Noe, Sem, Cam ha Japhet: dre-ze ez'omp oll breudeur. Mæs quent pell an dud a zeuas da veza goassoc'h eguet diaguent. Eleac'h azeuli Doue, an darn

G. *Hac en e ene.*

R. An divouiziegnez bac ar c'hoant direis

G. *Petra eo ar c'hoant direiz.*

R. Ar garantez hon eus evidomp hon-unan epquen.

G. *Petra a zigas ar c'hoant direiz.*

R. Ar pec'het.

G. *Petra a zoug ar pec'het.*

R. Ar maro peur-badus

G. *Peur e teuas Adam hac Eva da gaout bugale.*

R. Goude o fec'het.

G. *O fec'het hac-ên a dremenas d'o bugale*

R. Ia, ha da vugale o bugale.

G. *An droug-ze hac-ên a bad bepret.*

R. An oll dud a so ganet gant ar pec'het-ze.

G. *Penaus 'ef-ên hanvet.*

R. Ar pec'het originel.

---

## TREDE GUENTEL.

### *Eus an dour diluch hac eus al lezen naturel.*

Bugale quenta Adam hac Eva a oe Caïn hac Abel. Caïn a lazas e vreur dre erez oc'h e furnez; ha goenn Caïn a oe tud fallagr. Adam en devoe ur map all hanvet Zeth, ha bugale hemâ a viras doujanç Doue; hoguen nes-[illegible] a rejont gant an dud fall, hac [illegible]jont d'en em sautra: en evclep

doare, an oll dud o veza en em roet d'an droug, ma fallas da Zoue o lacaat da vervel dre ul livaden a c'holoas au oll douar. Ne oe nemet Noc, disquennet eus a Zeth, pehini a gavas trugarez dirac Doue. Doue a roas da anaout dezan e vennoz, hac a c'hourc'hemennas dezan sevel un arc'h, da lavaret eo ul lestr pevar c'hornec ha goloet e doare ur c'houfr, bras avoalc'h evit lacaat ebars daou eus a bep rum loënet ha laboucet. Pa oe Noe cet e bars, Doue a lequeas da goueza epad daou-uguent dervez ha daou-uguent nosvez ur glao spontius, gant un dic'hlagn eus ar mor, en evelep doare ma oe an douar oll goloet gant an dour; an dud hac al loënet oll a yoa beuzet: eis den epquen a c'houmas beo, Noe, e c'hrec, e dri vap hac o graguez, hac an anevaled a oa en arc'h. Goude al livaden ar bed a oe poblet a-nevez gant tri map Noe, Sem, Cam ha Japhet: dre-ze ez'omp oll breudeur. Mæs quent pell an dud a zeuas da veza goassoc'h eguet diaguent. Eleac'h azeuli Doue, an darn

vuia a azeule an heol, al loar, pe traou all crouet. Na enorent quet o zadou; serc'h e oant; en em laerez a rent; tamal e gaou an eil eguile; na lavarent quet ar virionez hac heulia a rent o droug-ioulou. Ha quementze e rent a enep o reis hac o squiant vad, pehini eo lezen an natur.

G. *Piou eo a oe ar c'henta lazer-den eus ar bed.*

R. Cain, pehini a lazas e vreur Abel.

G. *Perac en lazas-ên.*

R. Gant erez oc'h e vertus.

G. *Hac an oll dud a oe droug eveldan.*

R. Ia, an darn vuia anezo.

G. *Ha ne chomas quet unan bennac hetus da Zoue.*

R. Ne choumas nemet Noe.

G. *Petra a reas Doue evit castiza an dud.*

R. Digas a reas al livaden.

G. *Petra eo al livaden.*

R. Un dic'hlagn bras a c'holoas a zour an douar oll.

G. *Petra a zeuas an dud*

R. Beuzet e oent oll.

G. *Nac al loenet.*

R. Beuzet e oent ive.

G. *Petra a zeuas Noe.*

R. Doue er miras en Arc'h.

G. *Petra oa Arc'h Noe*

R. Ul lestr bras carro ha goloet e doare ur c'houfr.

G. *Ha ne oe saveteet nemet Noe.*

R. Eo, e dud ganta.

G. *Ha petra c'hoas.*

R. Ur c'houbl loenet ha laboucet a bep rum.

G. *Hac an dud oll a so breudeur deomp.*

R. Ia, rac dont a re-

| | |
|---|---|
| omp oll eus a Adam hac eus a Noe. | G. *Hac e quever an dud.* |
| G. *Petra eo al lezen naturel.* | R. Na raimp da zen nemet ar pez a garremp ve gret deomp hon-unan. |
| R. Ar reiz eo hac ar squiant vad. | G. *Hac en hor c'hever hon-unan.* |
| G. *Petra a zesq deomp e quever Doue.* | R. Ma trec'himp hor ioulou hac hor c'hoantjou. |
| R. Ne dleomp azeuli nemetan. | |

## PEVARE GUENTEL.

*Eus a Abraham hac eus ar Batriarc'het-all.*

Ar guir greden gristen hac al lezen naturel en em viras e touez unan bennac eus an dud santel, ha dreist peptra eus a voenn Zeth. Abraham unan anezo a oe dilennet gant Doue evit ober quevrediguez gantâ. Gourc'hemen a reas dezan quittaat e vro, hac e vouestlas dezan en rentje tad da ur bobl niverus, e roje d'ar bobl-ze douar Chanaan, hac a vinigie en e voenn an oll boblou eus an douar; ar pez a verque e teuje eus e voen Salver

caout mez ebet a guement-ze, dre ma oant hep fallagriez; na c'houzanvent nep seurt poan., ha ne dlient quet mervel. Doue en devoa ive crouet sperejou dinam, pere eo an Ælez.

*Goulen. Piou en deus gret ar bed?*
Respont. Doue eo.
*G. Eus a betra en deus ên gret.*
R. Eus a netra eñ deus e c'hret.
*G. Penaus en deus-ên e c'hret.*
R. Dre ur goms epquen.
*G. Perâc en deus-ên e c'hret.*
R. Evit e c'hloar.
*G. E ped dervez en deus Doue crouet ar bed.*
R. E c'huec'h dervez.
*G. Petra en deus-ên crouet ar c'henta dervez.*
R. An eê hac an douar, ha goude ar sclerigen.
*G. Hac an eil dervez.*
R. An oabr steredet, pehini a c'halvas an eê.
*G. Petra a reas an trede dervez.*
R. An dour a ziforc'has dious an douar, hac e reas d'an douar lacaat da sevel var e c'horre a bep seurt plant.
*G. Hac ar pevare.*
R. Croui a reas an heol al loar hac ar stered.
*G. Hac ar pempet.*
R. Croui a reas al laboucet en ear hac ar pesquet er mor.
*G. Hac ar c'huec'hvet.*
R. Ober a reas an oll loenet douarec, hac e crouas an den dious e hevelidiguez.
*G. Petra a reas e dives ar seisvet dervez.*
R. Goude beza crouet pep-tra ec'h ehanas.

G. *Eus a betra en deus èn gret ar c'henta den.*

R. Ar c'horf en deus gret gant douar.

G *Hac an ene.*

R. Eus a netra en deus e gret.

G. *Eus a biou ef-y an hevelidiguez.*

R. Eus a Zoue zoquen.

G. *Evit petra en deus Doue crouet an den.*

R. Evit e anaout hac e garet.

G. *Eus a betra e oe gret ar c'henta maouez.*

R. Gant unan eus a gostou ar goaz.

G. *Perac quement-ze.*

R. Evit disquez e oant o daou eus ar memès quic.

G. *Petra eo ar Barados dovarus.*

R. Ul Liors caer e pehini e lequeas Doue Adam hac Eva.

G, *E pe stad e veventhi eno.*

R. En ur stad santel hac eürus e veventa

G, *Peur e tlient-hi mervel.*

R. Na dlient quet mervel.

G. *Petra eo an Ælez.*

R. Sperejou glan pere n'o deus quet a gorf.

---

## EIL GUENTEL.

*Eus a bec'het an den quenta.*

Beza e oe ælez pere eu em savas a enep Doue, ha Doue o strincas en ifern hac en tan peur-badus. An diaoulou eo pe ælet an diaoul a zeu da zouguen an dud d'an droug ha d'o lacaat d'eu em sevel a enep Doue. Unan

eus an æled fall-ze a guemeras doare ar serpant hac a alias ar vaouez da zibri eus ar frouez cus ar vezen a ioa difennet outo ; dibri a reas eus ar frouez-ze hac e lequeas e goas da zibri anezân. Neuze Doue a daulas e valoz var ar serpant hac a zisclerias penaus eus ar vaouez e vize ganet an hini a fricje e benn d'ar serpant, da lavaret eo, Salver ar bed, pehini a zeuje un deis evit distruja galloud an diaoul. Cas-quit a reas Adam hac Eva eus ar barados hac e chomzont en ur stad dign meurbed a druez. Coll a rejont graç Doue, hac e teujont da veza sclaved d'an diaoul, dalc'het e oent d'ar maro ha d'an oll boanioù eus ar c'horf, hac oc'h-pen d'an devaligen ha d'ar goal-dechou eus ar c'hic. Ar goal-ioulou eus ar c'hic eo ar garantez a c'hanomp hon unan, a zeu d'hon distrei da garet Doue hor c'hrouer, hac a c'hano e teu an oll bec'hejou a gas d'ar maro. Adam hac Eva n'o devoe bugale nemet goude o fec'het, abalamour da ze ive eo het ganet ho hugale techet d'an evelep iensiou hac-y, hac o rei a rejont d'ar re o goude, en evelep doare

ma oa ganet an oll dud er pec'het, enebourien da Zoue ha dileuret d'an ifern. An drouc-ze eo a c'halver *pec'het originel*, da c'houzout eo, a so deut ganeomp er bed.

G. *Petra eo an diaoul.*
R. Un eal en em savet a-enep Doue.
G. *Da betra ef-én bet barnet gant Doue.*
R. D'an tan a bado da virviquen.
G. *Pe seurt micher en deus-én.*
R. Douguen an dud d'an droug, hac o lacaat da zisenti oc'h Zoue.
G. *Penaus e tougas-èn an den quenta d'an droug.*
R. Mont a reas e serpant hac e alias ar vaouez da zibri eus ar frouez difennet.
G. *Petra a reas-hi goude.*
R. Lacaat a reas he goaz da zibri an n
G. *Petra a reas Doue.*
R. Ar serpant a villigas.

G. *Penaus e castizas én Doue Adam hac Eva?*
R. O c'has a reas ermez eus ar Barados Douarus.
G. *Petra a aotreas-èn dezo.*
R. E fricje ar vaouez penn ar serpant.
G. *Petra eo quement-ze*
R. E teuje anezi Salver ar bed evit distruja galloud an diaoul.
G. *E pe stad en em gavas an den goude e bec'het.*
R. En ur stad glac'harus meurbet, quen en e ene quen en e gorf.
G. *Pe seurt droug a zeuas dezan en e gorf.*
R. An oll boaniou, ar c'hlenvejou hac ar maro.

G. *Hac en e ene.*
R. An divouizieguez hac ar c'hoant direis
G. *Petra eo ar c'hoant direiz.*
R. Ar garantez hon eus evidomp hon-unan epquen.
G. *Petra a zigas ar c'hoant direiz.*
R. Ar pec'het.
G. *Petra a zoug ar pec'het.*
R. Ar maro peur-badus
G. *Peur e teuas Adam hac Eva da gaout bugale.*
R. Goude o fec'het.
G. *O fec'het hac-èn a dremenas d'o bugale*
R. Ia, ha da vugale o bugale.
G. *An droug-ze hac èn a bad bepret.*
R. An oll dud a so ganet gant ar pec'het-ze.
G. *Penaus 'ef-èn hanvet.*
R. Ar pec'het originel.

---

## TREDE GUENTEL.

*Eus an dour diluch hac eus al lezen naturel.*

Bugale quenta Adam hac Eva a oe Caïn hac Abel. Caïn a lazas e vreur dre erez och'h e furnez ; ha goenn Caïn a oe tud fallagr. Adam en devoe ur map all hanvet Zeth, ha bugale hemâ a viras doujanç Doue ; hoguen nesdet a rejont gant an dud fall, hac e teujont d'en em sautra : en evelep

doare, an oll dud o veza en em roet d'an droug, ma fallas da Zoue o lacaat da vervel dre ul livaden a c'holoas au oll douar. Ne oe nemet Noe, disquennet eus a Zeth, pehini a gavas trugarez dirac Doue. Doue a roas da anaout dezan e vennoz, hac a c'hourc'hemennas dezan sevel un arc'h, da lavaret eo ul lestr pevar c'hornec ha goloet e doare ur c'houfr, bras avoalc'h evit lacaat ebars daou eus a bep rum loënet ha laboucet. Pa oe Noe eet e bars, Doue a lequeas da goueza epad daou-uguent dervez ha daou-uguent nosvez ur glao spontus, gant un dic'hlagn eus ar mor, en evelep doare ma oe an douar oll goloet gant an dour; an dud hac al loënet oll a yoa beuzet: eis den epquen a c'hounnas heo, Noe, e c'hrec, e dri vap hac o graguez, hac an anevaled a oa en arc'h. Goude al livadeu ar bed a oe poblet a-nevez gant tri map Noe, Sem, Cam ha Japhet: dre-ze ez'omp oll breudeur. Mæs quent pell an dud a zeuas da veza goassoc'h eguet diaguent. Eleac'h azeuli Doue, an darn

vuia a azeule an heol, al loar, pe traou all crouet. Na enorent quet o zadou; serc'h e oant; en em laerez a rent; tamal e gaou an eil eguile; na lavarent quet ar virionez hac heulia a rent o droug-ioulou. Ha quementze e rent a enep o reis hac o squiant vad, pehini eo lezen an natur.

G. *Piou eo a oe ar c'henta lazer-den eus ar bed.*

R. Caïn, pehini a lazas o vreur Abel.

G. *Perac en lazas-èn.*

R. Gant erez oc'h e vertus.

G. *Hac an oll dud a oe droug eveldan.*

R. Ia, an darn vuia anezo.

G. *Ha ne chomas quet unan bennac hetus da Zoue.*

R. Ne choumas nemet Noe.

G. *Petra a reas Doue evit castiza an dud.*

R. Digas a reas al livaden.

G. *Petra eo al livaden.*

R. Un dic'hlagn bras a c'holoas a zour an douar oll.

G. *Petra a zeuas an dud*

R. Beuzet e oent oll.

G. *Nac al loenet.*

R. Beuzet e oent ive.

G. *Petra a zeuas Noe.*

R. Doue er miras en Arc'h.

G. *Petra eo Arc'h Noe*

R. Ul lestr bras carre ha goloet e doaro ur c'houfr.

G. *Ha ne oe saveteet nemet Noe.*

R Eo, e dud ganta.

G. *Ha petra c'hoas.*

R. Ur c'houbl loenet ha laboucet a bep rum.

G. *Hac an dud oll a so breudeur deomp.*

R. Ia, rac dont a re-

omp oll eus a Adam hac eus a Noe.

G. *Petra eo al lezen naturel.*

R. Ar reiz eo hac ar squiant vad.

G. *Petra a zesq deomp e quever Doue.*

R. Ne dleomp azeuli nemetan.

G. *Hac e quever an dud.*

R. Na raimp da zen nemet ar pez a garremp ve gret deomp hon-unan.

G. *Hac en hor c'hever hon-unan.*

R. Ma trec'himp hor ioulou hac hor c'hoantjou.

---

## PEVARE GUENTEL.

### *Eus a Abraham hac eus ar Batriar-c'het - all.*

Ar guir greden gristen hac al lezen naturel en em viras e touez unan bennac eus an dud santel, ha dreist peptra eus a voeun Zeth. Abraham unan anezo a oe dilennet gant Doue evit ober quevrediguez gantâ. Gourc'hemen a reas dezan quittaat e vro, hac e vouestlas dezan en rentje tad da ur bobl niverus, e roje d'ar bobl - ze douar Chanaan, hac a vinigie en e voenn an oll boblou eus an douar; ar pez a verque e teuje eus e voen Salver

ar bed. Abraham a gredas e goestlou Doue, pehini a ch'ourc'hemenas dezan an cnvoad evit merq eus e guevrediguez, hac a roas dezan ur map hanvet Isaac. Doue evit arnodi feiz Abraham, a lavaras dezàn mont da laza ar map quer-ze; hoguen derc'hel a reas e vreac'h pa edo var ar poent d'el laza. Isaac a oe tad da Jacob hanvet ive Israël, pehini en devoe daouzec map, etouez pere, Levi, Juda, Joseph ha Benjamin. Ar re-màn eo an daouzec *Patriarch*, Tadou an daouzec breuriez pere a rea oll bobl Israel. Henvel a rer ive Patriarchet an oll Sænt pere o deus bevet dindan al lezen naturel.

G. *Peleac'h en em viras al lezen naturel goude al livaden.*

R. E goenn Sem.

G. *Piou eo an hini gant pehini e reas Doue quevrediguez.*

R. Abraham.

G. *Petra a c'hourc'hemennas dezan.*

R. Quittaat e dud hac e vro.

G. *Petra a ziouganas dezan.*

R. E lacaje da zont anezan ur bobl vras.

G. *Petra a ziouganas c'hoas dezan.*

R. E rofe dezan douar Chanaan.

G. *Petra a ziouganas dezan a vrassoc'h c'hoas.*

R. E vinig-je en e voen

an oll boblou eus an douar.

G. *Petra a verque quement-ze.*

R. E teuje Salver ar bed eus a voenn Abraham.

G. *Petra a oe ar merq eus a c'hevrediguez Doue gant Abraham*

R. An envoad (pe ar Circoncision.)

G. *Piou a oe map da Abraham.*

R. Isaac.

G. *Perac e fallas dezan e laza.*

R. Evit senti oc'h Doue.

G. *Perac en devoe Doue e c'houre'hemennet dezan.*

R. Evit arnodi e feis.

G. *Petra e oe Jacob.*

R. Map Isaac.

G. *Pe seurt hano all en devoe Jacob.*

R. Hanvet e oe ive Israel.

G. *Ped mab en devoe-ên.*

R. Daouzec en devoe.

G. *Penaus e c'hanver anezo.*

R. Ar Batriarchet.

---

## PEMPET GUENTEL.

### *Eus ar sclaverez an Egypt, hac eus ar Pasq.*

Breudeur Joseph a verzas anezan dre erez; casset e oe en Egypt e peleac'h e oe sclaf pell amzer; mæs chom a reas leal da Zoue, pehini en dieubas hac en lequeas da veza mignon d'ar Roue.

Trugarecaat a reas e vreudeur hac o lacaat a eure da zont en Egypt gant o Zad hac e oll dud. Mervel a rejont eno, hac o bugale a grescas en niver eno en ur fæçon burzudus. Ar Roue all eus an Egypt gant aon ne zeujent re c'halloudec, o c'hargas a labourou poanius, hac a fellas dezan zo-quen lacaat da vervel o oll bugale paotret. Hoguen Doue en devoe truez ous e bobl, hac e cassas evit o dieuba Moizès, disquennet eus a Levi, gant e vreur Aaron. Mont a rejont de gaout Faraon, (henvez e oa an hano eus a Rouanez an Egypt, ) hac e lavarjont dezan a-bers Doue, lezel e bobl da vont quit; meur a veach en dinac'has, ha Moizes, evit e redia d'en ober, a reas cals a vurzudou spontus, a c'halver gouliou an Egypt. An Ysraëlitet a guittaas erfin; hoguen quent mont quit ac'hano e rejont ar Pasq dre urs Doue, o tibri e pep tieguez un oan rostet, goude beza merquet gant e voad an or eus a bep-ty. Pasq a sinifi *tremen*, ha Doue a c'hourc'hemenas dezo ober bep bloas un evelep

azeulidignez hac nn evelep pred, e coun eus o dieub, pehini a ioa ur merq penaus an oll dud a vije nn deis da zont dieubet eus ar pec'het hac eus a sclaverez an diaoul.

G. *Livirit histor Jaseph*
R. E vreudeur er guerzas dre erez : sclaf e oue pell amzer en Egypt, goude-ze e teuas da veza mignon bras d'ar roue.
G. *Petra a reas d'e vreudeur goude ma oa deut da veza galloudec-bras.*
R. Trugarez a reas dezo, hac o lacaat a reas da zont en Egypt gant o oll zud.
G. *Petra a erruas en Egypt gant bugale Israel.*
R. Cresqui meurbet a rejont eno.
G. *Petra a reas dezo roue an Egypt.*
R. Fallout a reas dezan o lacaat da vervel.
G. *Piou a guen-nerzas aneza.*
R. Doue.
G. *Eus a biou en em servichas-én evit a dieubi.*
R. Eus a Voizes.
G. *Petra a reas Moizes.*
R. Burzudou bras evit contragn Faraon da senti oc'h Doue.
G. *Petra eo ar Pasq.*
R. Un oan a oe lazet ha debret en noz eus o dieub.
G. *Petra a oe gret gant e voad.*
R. Merquet e oe ganta tiez an Ysraëlitet.
G. *Petra a verque dieub an Ysraëlitet.*
R. E teuje Doue un deis da zont da zieubi an oll dud eus a sclaverez an diaoul.

## C'HUEC'H - VET GUENTEL.

*Eus an erguerz pe ar veach en dilez, hac eus al lezen scrivet.*

Doue o veza dieubet an Israëlitet eus a sclaverez an Egypt, o c'hunduas e donar Chanaan, eivez ar goestlou en devoa gret d'o zadou. Buizudou bras a reas cpad ar veach-ze. O lacaat a reas da dreuzi ar mor ruz hep gleba o zreid, evit o difen ous Pharaon pehini a zirede var o lerc'h. O c'has a reas dre an distro bras, e pelec'h e vagas anezo cpad daou-uguent vloas, gant ar man e lcquea da goueza eus an eê: lacaat a reaz ive dour da ziredec eus a ur garrec evit rei dezo da eva. Er penn quenta, ar veach ec'h errujont var meuez Sinai, e pehini Doue a roas dezo e lezen, an hanter-cantvet dervez goude ar pasq. Guelet a rezont ar menez oll e tan ha goloet gant ur voabren deo ha stanq eus a behini e tilamme luc'het, curun hac un trous henvel oc'h trom

pillou, hac e clevjont nr vouez pehini a lavaras : me eo an Antrou da Zoue, pehini en deus da dennet eus a sclaverez an Egypt. 1. Na pezo quet Doueou all dirazòn. Na ri quet a idol nac squeuden ebet evit e azeuli. 2. Na guemeri quet hano an Autrou da Zoue e vean 3. Divoal da ancounac'hat da virout ar Sabbat, da lavaret eo, hean ar seisvet dervez. 4. Enor da dad ha da vam, evit ma vevi pell-amzer var an douar diouganet. 5. Na lazi quet. 6. Na gouezi quet en avoultriach. 7. Na laeri quet. 8. Na zougi quet a desteni e gaou a enep da nessa. 9. Na c'hoantai quet grec da nessa. 10. Na zesiri quet madou da nessa. Doue a roas da Voïses an dec gourc'hemen se scrifet var daulennou mean. Ne yoa nemeur a dra varnezo nemet al lezen naturel; ha Doue a fallas dezan neuze e rei dre scrid, abalamour ma teuet d'e ancouat, quement e oa bras fallagriez an dud.

G. *Peleac'h ez eas an Ysraelitet goude ma oant sortiet eus an Egypt.*

R. E douar Chanaan e leac'h ma o c'hunduas Doue.

G. *Perac e cassas anezo dy.*

R. Evit seveni e voëstlou.

G. *Penaus e tremenjont-hi ar mor Ruz.*

R. Doue a reas evito un hent seac'h ecreis an dour.

G. *Dre beleac'h e tremenjont-hi goude.*

R. Dre un distro bras.

G. *Gant petra e vefjomt-hi eno.*

R. Gant ar Man a zigasse Doue dezo eus an eê.

G. *Pa zeujont da zioueri an dour, pelec'h ez ejont-hi da glasq.*

R. Doue el lequeas da redec eus ar garrec.

G. *Peur e roas Doue e lezen dezo.*

R. An hanter-cantvet dervez goude m'o devoa quitteet an Egypt.

G. *E peleac'h.*

R. Var Menez Sinai.

G. *Penaus e veljont-hi ar Menez.*

R. Goloet oll a dan, gant curun ha luc'het

G. *Livirit ar gourc'hemennou a roas Doue dezo.*

R. Me eo an Autrou da Zoue, pehini en deus da dennet,....

G. *Livirit an eil.*

R. Na guemeri quet hano an Autrou e vean,....

G. *Livirit an trede.*

(An disquibl a dle lavaret dindan evor ar gourc'hemennou pen-da-ben evel ma emaint amâ diaraoc.)

G. *Ha scrivet e oe an dec gourc'hemen-ze.*

R. Ia, var diou daulen mæn.

G. *Ha gourc'hemennou nevez e oant.*

R. Nan, al lezen naturel e oa.

## SEISVET GUENTEL.

*Eus a guevrediguez Doue gant an Israëlited.*

Doue a reas lacaat taulennou al lezen en arc'h a guevridiguez, pehini a ioa ur c'houfr gret gant coad caer ha talvoudus, golloet oll a aour. An arc'h-ze a oa miret en un tabernacl, da lavaret eo, un telt pe un tant gret gant mezer ar c'haëra ha dirac ez oa un auter evit ar sacrificou a vize quinniget en ur laza ejennet ha denved, pere a vije lequeat goude da lesqui var an auter. Hounez a oa ar fæçon da enori Doue en amzerze. Aaron hac e vugale a oe sacret beleien evit offr ar sacrificou-ze hac an nemorant eus a vreuriez Levi a oe dileuret da servich an tabernacl. An arc'h hac an tabernacl a yoa ar merq eus a guevrediguez Doue gant an Israëlited ; hac ar guevrediguez-ze a c'halver ive *Testamant*, a oa an evelep guevrediguez en devoa gret gant

Abraham ; rac nevezi a reas en o c'hen-ver an oll voestlou en devoa gret d'ho zadou. Diougan a reas dezo penaus o c'hemerje evit e bobl muia caret, o lacaje e douar Chanaän, hac ho c'hargje a vadou bras ; hac an douar gouestlet-ze a roa ar squeuden eus an eê hac eus a guear ar guenvidien. Ar bobl cus e gostez a vouestlas penaus ne anavezje Doue all nemet an Autrou, penaus er c'harje a-greis calon, hac e virje e oll c'hourc'hemenou, dindan boan da veza pelleet cus an douar gouestlet, ha carguet a reusiou. Ar guevrediguez-ze a oe ereet gant goad al loenet a lazet, ha Doue e sevenas gant ar brassa lealdet. Lacaat a reas ar Jourden da bignat etrezec e aien ; derc'hel a reas an heol hac al loar, hac ober a reas meur a vurzud bras all, evit lacaat an Israelitet e querS eus a zouar Chanaan, pehini a oe rannet e daouzec loden, unan evit pep hini eus an daouzec breuriez. Hoguen ne zalc'hjont netra eus ar pez o devoa goestlet da Zoue : en em zis-pac'ha a rcjont oc'h-pen dec gueach

epad ar veach, hac o veza eet ebars e douar Chanaan, e rejont quevrediguez gant an dud a yoa eno diaguent, pere en devoa Doue gourc'hemenet dezo da laza, hac e queeljont o idolou.

G. *Penaus e reet ar sacrifiçou e lezen goz.*
R. Laza a reet ul loen, ha goude en devet var an Auter.
G. *Pelec'h edo an Auter.*
R. Dirac an Tabernacl.
G. *Petra a ioa en Tabernacl.*
R. An Arc'h ar quevrediguez.
G. *Petra oa en Arc'hze.*
R. Ur c'houfr goloet oll a aour.
G. *Petra a ioa ebars.*
R. An diou Daulen eus al lezen.
G. *Piou a oa ar Veleien.*
R. Aaron hac e vugale.
G. *Piou a oa al Levitet.*
R. An nemorant eus ar vreuriez dilennet evit servicha an Tabernacl.
G. *Pe seurt e oe ar quevrediguez a Zoue, gant an Israelitet.*
R. Ar memes hini en devoa gret gant Abraham.
G. *Petra a voestlas-èn dezo.*
R. Rei a reas e c'her dezo penaus o c'hemerje evit e bobl, o lacaje e douar Chanaan hac o c'hargje a vadou.
G. *Petra a verque an douar-ze.*
R. Ar squeud eus an eê e oa.
G. *Petra a voestlas ar bobl.*
R. E carje Doue a-greis calon hac e virje e c'hourc'hemennou.
G. *Dindan pe sort poan*
R. Dindan boan da veza

pelleet ha carguet a reusiou.

G. *Ar guevrediguez-ze hac-hi a oe sevenet man?*

R. Ia, a bers Doue.

G. *Pere eo ar burzudou a reas evit lacaat e bobl da berc'henna douar Chanaan.*

R. Disec'ha a reas ar Jourden, derc'hel a eure an heol hac al loar, hac eber a reas c'hoas meur a vurzud

G. *Penaus e eo sevenet ar guevrediguez abers ar bobl.*

R. E seveni a reas fall meurbed.

G. *Pet guech en em zispac'hont en dilez.*

R. Oc'h-pen dec guech

G. *Petra a rejont - hi goude beza eet ebars en douar goestlet.*

R. Quittaat a rejont alies Doue evit an idolou.

---

## EISVET GUENTEL.

### *Eus ar fals-ereden.*

Doue ne oa mui anavezet nac azeulet nemet e-touez an Israëlited, hac ar fals-creden a rene emesq ar boblou all. An dud n'en em roent nemet d'ho c'horf, ha ne sonjent nac en o ene nac e Doue, speret dinam, crouer an eê hac an douar. Lacaat a reent en o speret e oa un niver bras a zoueou, da bere e roent hanvou dishevel er-

vez ar broiou, hac e tanavellent divar o fenn un niver bras a sorc'hennou direis. O doarea a reeut, lod evel goazed, lod all evel merc'het a hanvent *douezeed :* ober a reent anezo idolou coad, mein, aour pe arc'hant hac ec'h azeulent labouron o daouarn, o sevel ilisou hac auteriou dezo hac oc'h ober sacrifiçou evito. Evel-ze ar c'hresianed hac ar Romaned a azeule Jupiter, pehini a ioa, a lavarent, ar brassa eus an Doueou, Junon, a roent da c'hrec dezàn; Mars, Venus, Bachus ha cals a re all. Evel-se en Egypt e azeulent Isis dindan squeuden ur vaouez, gant ur pen-bioc'h; Anubis dindan squeuden ur goas gant ur penn pen-moc'h, hac anevaled all quen diforch hac ar re man. An diaoul o zouelle er c'hiz-ze, evit e azeuli dindan an hanoiou-ze, hac o lacaat da goueza e pep seurt torfejou var zigarez deoliez; rac o goueliou ne oant nemet loustoni, fallagriez ha gadalaez; ar idolatret-ze eo a c'halvet *Jentiled* pe *Baianet*. An Israëlited a bealias alies ho squeriou fal. Be veach

ma quitajont Doue evit ar fals-credennou, Doue o lezas da goueza etre daouarn o enebourien, pere o dalc'has er sclaverez; ha be veach ma tistrojont outàn, e reas sevel en o zouez tud dreist-ordinal evit ho dieubi.

G. *Ar guir Doue ne oa-èn anavezet nemet gant an Israelitet.*

R. Nan, ne oa mui nemeto a guement en anaveze.

G. *Petra eta a azeule ar boblou all.*

R. Idolou, pere a raent dious o faltazi.

G. *Petra a zisqueze an idolou-ze.*

R. Goazet, merc'het, loenet, a hanvent *Doueou* ha *Doueeset*

G. *Penaus o enorent-hi*

R. Oc'h o ſedi hac oc'h ober sacrifiçou dezo

G. *Eus a betra e teue an dallentes-ze.*

R. Dre m'o doa ancounac'heet o c'hrouer.

G. *Penaus o devoa-hi en ancounac'heet.*

R. O sonjal en o c'horf epquen.

G. *Piou o dalc'he en drompleres-ze.*

R. An diaoul, pehini a lequee e azeuli dindan hano an Doueou faus.

G. *Petra a zigassas an idolatri.*

R. Douguen a reas an dud da bep seurt techou.

G. *Penaus ec'h hanver c'hoas an idolatret.*

R. O henvel a rer ive *Jentilet* pe *Bayanet.*

## NAVET GUENTEL.

*Eus a Zavid hac eus ar Messi.*

An Israëlitet, abaoue ma oant eet e douar Chanaan, a oc pell amzer henchet gant Barnerien; goudeze e fellas dezo caout Rouanez, ar c'henta a bere a oe Saül, hac an eil David. Hema a yoa eus a vreuriez Juda, a behini e tlie dont Salver ar bed, ervez ma en devoa discleriet Jacob. David a oe sacret dre urs Doue; gant Eol-Sacr, bac an oll Rouanez all a oe sacret en evelep doare, hac ac'hano e teu e oant hanvet *Christ*, da lavaret eo *tud-sacr*. David a oe pell amzer hesquinet gant Saül, hac en devoe brezellou bras da ober a enep ar Bayanet. Doue a roas dezan en divez ar c'hraç da veza treac'h d'e oll enebourien, hac er c'hargas a vadou haç a c'hloar. Kear quenta e rouantelez a oa Jerusalem, e pehini e reas sevel un Ty Real var Menez Sion, ha gourc'bemen a eure digaç dy an Arc'h a gue-

vrediguez. C'hoant en devoa ive da lacaat sevel un Templ; hoguen Doue a zisclerias dezan, penaus an enor-ze a ioa miret d'e vap; penaus e nested a renje da virviquen var ar bobl leal, hac e teuje eus e voenn ar Salver diouganet abaoue ar penn quenta eus ar bed, pehini a renje nan epquen var bobl Israël, mæs c'hoas var an oll boblou eus an douar, penaus ar Salver-ze a vize map da Zoue ha da Zavid var un dro; e vize disprizet hac hesquinet gant an dud; hoguen goude e lacaje an oll boblou da anaout anevez ar guir Doue ha d'e servicha. Abaoue an amzer-ze an Israëlitet a hanvas ar Salver a zeportent ar *Roue, map David*, peautramant *ar Messi pe ar C'hrist.*

G. *Penaus e oa bleniet an Israëlitet goude ma oant eet en douar goestlet.*

R. Gant Barnerien, ha goude gant Rouanez

G. *Piou a oe ar c'henta Roue.*

R. Saül.

G. *Piou a oe an eil.*

R. David.

G. *Eus a be vreuriez edo-èn.*

R. Eus a vreuriez Juda

G. *Peleac'h e c'houmeèn peurliessa.*

R. Var Menez Sion, er guer a Jerusalem.

G. *Peleac'h e lequeasèn douguen an Arc'h a guevrediguez?*

R. Eno zoquen e Sion.

G. *Petra a ziouganos Doue dezan.*

R. Penaus e voenn a renje da virviquen var bobl Doue.

G. *Ha petra c'hoas.*

R. E teuje Salver ar bedeus e vugale-vian.

G. *Petra eo ar C'hrist pe ar Messi.*

R. Ar Salver-ze e-unan eo.

G. *Petra a fell lavaret an hano-se a Grist.*

R. Eoliet pe Sacret.

G. *Perac quement-se.*

R. Abalamour ma oe sacret David hac ar Rouanez all gant Eol Sacr.

---

## DECVET GUENTEL.

*Eus a chism Samari.*

Salomon a zeuas da veza roue goude David e dad, hac e oe squeuden ar Messi en e c'hloar, evel ma oe David doare ar Messi en e labourou hac en e c'hloaziou. Salomon a renas bepred e peoc'h carguet a vadou hac a blijadurezou; hac ar pez a so c'hoas cals en tu-all, Doue en devoa roet dezan ar guir furnez. Lacaat a reas sevel ar ilis caër e Jerusalem, ervez c'hoant e dad.

An arc'h a guevridiguez a oc laqueet en ilis-ze, hac eno e reet ar sacrifi-

con ; ne oa nemet an ilis-ze, ha ne hallet laza loënet da Zoue nemet var an auter a ioa enni. Al lezen e devoa gret ar gourc'hemen - ze evit rei guelloc'h da anaout penaus ne oa nemet un Doue hac ur guir deoliez. Erfin Salomon a gollas e furnez, evit beza en em roet re d'ar plijadurezou hac ar merc'het divroet pere a garas dreist vuzul, a reas dezàn coueza er fals-creden. Evit e gastiza, e rouantelez a oe ranet goude e varo. Breuriez Judas hac hini Benjamin a chounas epquen dindan galloud e vap : an dec breuriez all a guemeras evit o roue Jeroboam eusa vreuriez Ephraim. Hemàn evit pellaat mni-oc'h-vui e dud dious re ar roue Juda, hac evit miret na zajeut da Jerusalem, a reas un deoliez evito, hac a savas leueou aour, evit beza azeulet en e rouantelez. Evel-se e ioa ur chism, da lavaret eo, un diforc'h pehini a rogas ilis Doue. Ar guir ilis a chounas e Jerusalem, hac an ilis faus a oe savet e Sichem, ha goude e Samari pehini a oa ar guær guenta eus a rouantelez Israël pe Ephraim.

G. *P'iou a renas goude David.*
R. E vap Salomon.
G. *Penaus e renas-ên.*
R. En heur-vad hac er blijadur.
G. *Ha n'en devoe-ên netra guelloc'h.*
R. Eo ar furnez en devoe.
G. *Pe seurt ty a savas-ên.*
R. Ilis vras Jerusalem
G. *Ha ne oa quet Ilisou all e pere e oa enoret Doue.*
R. Nan, ne oa nemet un Ilis hac un Auter epquen.
G. *Perac quement-se.*
R. Evit disquez penaus ne deus nemet un Doue hac un deoliez vad.
G. *Salomon hac-ên a oe fur betec ar fin.*
R. Salocras en em sautras a reas o caret re ar merc'het.
G. *Petra a erruas goude e varo.*
R. E rouantelez a oe lodennet.
G. *Petra a chomas gant map Salomon.*
R. Breuriez Juda ha Benjamin.
G. *P'iou a oe roue an dec all.*
R. Jeroboam.
G. *Petra a reas-ên evit creaat e rouantelez.*
R. Ur chism a reas.
G. *Petra eo ur chism.*
R. Un disparti pe ur rann en Ilis.
G. *Peleac'h e choumas ar guir Ilis.*
R. E Jerusalem.
G. *Pehini a oe ar guentaguer eus a rouantelez Israel hac an Ilis faus.*
R. Samari.

## UNECVET GUENTEL.

*Eus ar Brofeted.*

Oll rouanez Israël a oe douguet d'an drong ha d'ar fals-creden : emesq rouanez Juda e oe ive meur hini quer fall, ha Doue a gassas d'au eil re ha d'eguile cals a Brofeted evit o lacaat da zistrei d'e servich. Henvel a reer *Profeted* oll ar re da bere en deus Doue roet e speret, ha dizoloet an traou cuzet, hac ar speret-ze a Zoue pehini en deus comzet dre c'hinou ar Brofeted, eo ar speret-santel, Autrou ha pehini a ro ar vuez. abalamour da-ze, Moizès, Samuel, David, ha Salomon, a ioa profeted; hoguen an hano-ze a roet dreist pep-tra d'ar re a gundue ur vuez leun a bep-seurt pinigennou en o lod o-unan, hac eus a bere e oe un niver bras epad strif an diou rouantelez. E-touez ar re-ze e oe Eli, pehini a viras ous ar glao da goueza epad tri bloas hanter, hac a reas meur a vurzud bras all, ha pe-

hini e dives e oe savet en eê hac a so c'hoas beo. Beza ez eus Profeted all a bere hon [eus] ar scridou evel Isaï ha Jeremi; discleria a rejont penaus Samari ha Jerusalem a vije distrujet ha penaus Jerusalem a vije savet a nevez. Gant an traou-ze oll a ziouganent diaraoc, e quemesquent meur a dra divar-benn ar Messi, o verca an oll darvoudou eus e c'hinivelez, eus e vuez, eus c'hloasiou, eus e varo, eus e zazorc'hidiguez hac eus e ren hirbadus. Lavaret o deus e raje Doue gant e bobl ur guevridiguez nevez talvoudussoc'h eguet an hini goz, hac e c'halvje d'e servich an oll boblou eus ar bed, en ur ober dezo dinac'ha o fals-creden.

G. *Petra oa ar Brofetet.*

R. Tud leun a speret Doue.

G. *Petra eo ar speret-se.*

R. Ar Speret-Santel, Autrou ha pehini a ro 'ar vuez.

G. *Perac e c'halver anezo Profetet.*

R. Abalamour ma tis clerient an traou da zont.

G. *E pe amser e oa ar muia anezo.*

R. E amzer ar strif eus an diou rouantelez.

G. *Pehini eo ar brassa Profet eus an amser-se.*

R. Ar profet Eli.

G. *Penaus ef-èn maro.*
R. Ne deo quet maro.
G. *Petra ef-èn deut da veza.*
R. Savet eo bet en eê leun a vuez.
G. *Pere eo ar Brofetet a bere hon eus al levriou.*
R. Isai, Jeremi ha cals re-all.
G. *Petra o deus-hi diouganet.*
R. An distruch oll eus a rouantelez Samari
G. *Na divar ben Jerusalem.*
R. Diouganet o deus e vije distrujet ha savet a-nevez.
G. *Ha comzet o deus eus ar Messi.*
R. Ia, lavaret o deus diaraoc quement a dlie erruout ganta.
G. *Ha comzet o deus eus ur guevrediguez nevez.*
R. Ia, lavaret o deus penaus e vize talvoudussoc'h eguet an hini goz.
G. *Petra o deus lavaret divar ben gelvidigues ar Jentiled.*
R. E teuje an oll bobl ou da guittaat o Doueou faus evit azeuli ar guir Doue.

---

## DAOUZECVET GUENTEL.

*Eus a sclaverez Babilon.*

Rouanez Israël ha re Juda na denjont vad ebet eus ar rebechou ar Brofeted nac eus o aliou. Er c'hontrol, o hesquina a rejont hac e lequejont gant crisder an darn vras anezo d'ar

maro. Doue a c'houzanvas o zorfejou gant ur siouldet souezus; hac bo gortozas pell amzer da ober pinigen; hoguen en-divez e sevenas e c'hourdrouzou. Rouaotelez Samari a oe distrujet hac an dec breuriez a oe squignet e broyou pell, a bere na zistrojent mui. Gonde-ze Nabuchodonosor a zismantras Jerusalem a savas an Ilis hac a gassas ar bobl er sclaverez da Vabilon, pehini a ioa ar greva quær eus ar bed, hoguen leun e oa a idolatri, a gredennou-faus, a c'hadeleziou hac a bep seurt techou. Ar Yuzevien a viras enni ho c'hreden ha lezen Moizes. Bez e oe en o c'hreis tud santel bras epad an amzer-ze, e touez pere edo ar Profæt Daniel, pehini a renas ur vuez pur meurbed e-creis al lez hac ar c'hargou brassa, ha da behini e tisclerias Doue mysteriou bras. Tri den yaouanc pere a oa bet savet gantâ oa felle quet dezo azeuli ur squeuden vras aour great dre urs Nabuchodooozor, hac bema a lequeas o strinca en ur fouroez leun a dan e pehini e oant miret gant Doue hep

droug ebet. Neuze ar roue a veulas Doue pehini a gommance rei da anaout e c'halloud e-touez ar bajanet.

G. *Doue hac-èn en em hastas da gastisa pec'hejou an Israëlitet.*

R. Nan, o gortoz a reas pell amzer da ober pinigen.

G. *Petra zeuas rouanteles Samari.*

R. Distrujet e oe hac an dec breuriez a oe squignet.

G. *Piou a zistrujas Jerusalem.*

R. Nabuchodonozor roue Babilon.

G. *Petra a reas-èn eus ar Yuzevien.*

R. O c'has a reas er sclaverez.

G. *Petra a zeuas ar guir feis.*

R. Ar Yuzevien e miras en o sclaverez.

G. *Pe seurt e oa deolies Babilon.*

R. An idolatri hac ar feis fall.

G. *Petra oe Daniel.*

R. Un den santel bras hac ur profet bras.

G. *Petra a reas e dri guevreur.*

R. Nac'h a rejont azeuli idol roue Babilon.

G. *Petra a reas ar roue dezo.*

R. Lacaat a reas o zaul en ur fourn leun a dan.

G. *Petra a erruas ganto.*

R. Douo o miras dre vurzud.

## TRIZECVET GUENTEL.

*Eus a stad ar Yuzevien goude ar sclaverez.*

Babilon a oe quemeret gant Sirus, roue ens a-Bers, pehini a zieubas ar Yuzevien hac a aotreas dezo distreï d'ho bro ha sevel a-nevez an ilis hac ar guær a Jerusalem. Alexandr ar bras a zeuas goude hac ho lequeas dá blega dindan rouantelez ar c'hresianed an darn-vras eus ar bed. Ar Yuzevien evito da veza mesquet e-touez ar baianet, a viras couscoude ho feiz gant lealdet ha na gouezjont mui er falscreden goude ar sclaverez. Anaoudeguez ar guir Doue a savas a neubeut-da-nenbeut emesq ar baianac'h. Bez e oe cousgoude rouanez pere a esquine ar Yuzevien evit o lacaat da guitaat o feiz hac ho lezen santel ha da azeuli an idolou. Antiocus ar brudet-bras Roue Syri, a guemeras Jerusalem, a santras an ilis hac a reas ehana ar sacrifiçou. Cals a Yuzevien a c'houzanvas ar maro hac lve poaniou cris gant ur

C

siouldet vras. Hoguen Judas Macabé hac e vreudeur a guemeras an armou evit difenn o franquis hac o lezennou, ha Doue a scoazas quer mad anezo, ma telivrjont ar bobl eus a zindan yeo ar Baianet. Ar renadur a choumas gant querent ar Vachabeed, e-touez pere e oe zoken rouanez. Hoguen neubeut goude, e oent dismantret gant ar Romaned, pere en em rentas mistri eus ar bed oll. Quement-ze a oa bet diouganet gant ar brofeted.

G. *Piou eo an hini a zieubas ar Yuzevien eus a sclaverez Babilon.*

R. Cyrus, roue eus a Bers.

G. *Da betra e servichas ar c'hemesq eus ar Yuzevien gant ar boblou all.*

R. Da lacaat anaout ar guir Doue etouez ar Baïanet.

G. *Ar Yuzevien ha coueza a rejont-hi c'hoas en Idolatri goude ar sclaverez.*

R. Na gouezjont mui ennâ.

G. *Piou eo an hini a zeuas da gventa d'o hesquina divar benn o religion.*

R. Antiocus, roue Siri guinidic eus a c'hreç

G. *Dre biou e ziraouas rouantelez ar C'hresianed.*

R. Dre Alexandr ar bras.

G. *Piou a stourmas oc'h Antiocus.*

R. Judas Macabé hac e vreudeur.

| | |
|---|---|
| *G. Petra a rejont-hi.* | R. Querent ar Vacabed-ze. |
| R. Dieubi a rejont ar bobl. | *G. Piou a zistrujas anezo.* |
| *G. Piou a gunduas ar Yuzevien abaoue an amzer-ze.* | R. Ar Romaned. |

## PEVARZECVET GUENTEL.

*Eus ar Yuzevien speredus hac eus ar Yuzevien quigus.*

Herodez, unan eus ar fallacra tud a voe biscoas, a vac'homas rouantelez Judea gant sicour an impalaerdet Romaned. En e amzer, ar Yuzevien a vele ervad penaus ar C'hrist a ioa var ar poênt da zont, ervez an oll diouganou. Hoguen bez ez oa Yuzevien speredus ha Yuzevien quigus. Ar Yuzevien quigus n'en em roent nemet d'an traou a veler : na servijent Doue nemet evit caout madou an douar, founder a ed hac a vin, cals loenet, tensoriou aour hac arc'hant, evit beva en ur fæçon eaz gant ho bugale hac o graguez. Na zoujent Doue nemet gant aôn rae ar baourentez, ar c'hlenvejou

hac ar maro. Ar Yuzevien speredus hac ar guir Israelited a servije Doue dre garantez; e enori bac e garet a reent abalamour d'he c'halloud, d'e furnez ha d'e vadelez dreist-oll : evel tremenidi en em gonsiderent var an douar, hac e c'hedent ur vuez all goude houmâ. An eil re hac eguile a c'hortoze rouantelez ar Messi, hoguen en un doare dishevel. Ar Yuzevien stag oc'h traou ar bed-mâ a guemere guer evit guer quement o devoa lavaret ar Brofeted dre hevelidiguez ha dre squeuden. Dre-ze e lequeent cu o speret penaus e renje var an douar; e vije brassoc'h brezelecaer eguet David, ha pinvidicoc'h eguet Salomon; ha penaus ar Yuzevien, dindan e rèn, a vize leun a c'hloar hac a blijadur, hac e c'hourc'hemenjeut d'an oll boblou eus an douar. Ar Yuzevien speredus a vouie penaus ez eus brassoc'h madou da c'hortoz eguet ar re a heller da gaout er vro-mâ. Dre-ze ive na credent beza eûrus nemet goude an dazorc'hidiguez, hac e c'hortozent dreist pep-tra digant ar Messi ar c'hraç a so red deomp evit anaout ha caret Doue

*G. Piou a oe Roue ar Yuzevien dindan impalaerdet ar Romaned.*
R. Herodes a voe,
*G. Peur e oe sevenet amzer donediguez ar C'hrist.*
R. Dindan rèn Herodez.
*G. Piou e oa ar Yuzevien qaijus.*
R. Ar re na servijent Doue nemet evit o-unan.
*G, Petra a gredont divar-benn rèn ar C'hrist.*
R. Credi a rent penaus e renje var an douar, e lacaje an oll bobloù da blega dindan galloud ar Yuzevien, e vefje er madou, en enoriou hac er plijadurezou.
*G. Piou e oa ar Yuzevien speredus.*
R. Ar re a servije Doue dre garantez.
*G. E petra e leqaeanthi o fizianç.*
R. Er vuez-all, goude an dazorc'hidiguez.
*G. Petra a c'hortozenthi digant ar Messi.*
R. Ar c'hraç a so red evit anaout ha caret Doue.

## PEMZECVET GUENTEL.

### *Eus a c'hinwelez Jesus-Christ.*

En amzer ma edo Herodes roue e Jude, ha ma oa Cesar-August Impalaër e Rom, ez oa en Nazareth, kearvian eus a C'halile en douar santel, ur verc'h eus a ur santelez-vras, hanvet *Mari*, pehini e devoa quemeret

ar c'hoant stard da choum bepred Guerc'hes, petia bennac ma oa bet demezet da un den santel hanvet *Joseph*, eus ar memès lignez hac hi, da lavaret eo eus a vreuriez Juda, hac eus a voëun David. An æl Gabriël a oe casset da Vari a bers Doue, evit diougani dezi penaus e vize mam d'ar Christ: hac hi a aotreas da guement-ze, goude ma en devoa an æl touet dezi penaus e chomje Guerc'hes, hac e vize mam dre c'hraç ar Speret Santel. Neuze Map Doue, ar Verb, pehini a ioa Doue a viscoas, hac a ioa Doue evel e dad, en em c'hreas den, da lavaret eo, a zeuas da veza den evel-domp o quemeret e guirionez ur c'horf hac un ene e corf ar Verc'hes santel Joseph ha Mari a oe red dezo mont da Vethleem, kear eus a Jude, ha choum en ur c'hraou, hac eno eo e oe ganet ar buguel santel, a oe envoadet aben eiz-dez, hac hanvet Jesus da lavaret eo Salver. Neobeud amzer goude, Majed da lavaret eo tud desquet bras, a zeuas eus ar sao-heol evit e azeuli, hac e quinnicjont de-

zàn aour, mirr hac ezanç. Evel ma lavarent peuaus e teuent da azeuli Roue ar Yuzevien, Herodez a oe spontet gant quement-ze hac a lequeas laza an oll vugale var dro da Vethleem. Hoguen sant Joseph a gassas Jesus en Egypt gant e vam, hac e chomjont eno bete ma oe maro Herodez; goudeze e tistrojont da Nazareth, e peleac'h Jesus a vevas dianavezet, betec an oad a dregont vloas, pe var dro, sentus d'e vam ha da sant Joseph a gredet e dad, ho labourat gantan en e vicher a galvez.

G. *Piou a oe mam d'hon Autrou Jesus-Christ.*
R. Ar Verc'hes glorius Vari.
G. *Eus a be seurt breuriez e oa.*
R. Eus a hini Juda.
G. *Eus a be querenties*
R. Eus an hini David.
G. *Piou a oe e fried.*
R. Sant Joseph, eus an hevelep querentiez.
G. *Penaus e oe roet dezi da anaout e vije mam d'ar C'hrist.*
R. Gant an æl Gabriel a gassas Doue dezi.
G. *Penaus e aotreas-hi quement-se.*
R. Goude ma en devoa an æl touet dezi e choumje guerc'hès.
G. *Petra a c'hoarvesas enni neuze.*
R. Ar Verb en em c'hreas den.
G. *Petra eo ar Verb.*
R. Map Doue.
G. *Petra eo en em ober den.*

R. Quemeret ur c'horf hac un ene eveldomp

G. *Peleac'h e oe ganet hon Autrou.*

R. E Bethleem, en ur c'hraou.

G. *Petra a fell lavaret an hano a Jesus.*

R. Da lavaret eo Salver

G. *Pere eo ar c'henta Jentiled a azeulas anezan.*

R. Ar Majed a oa deut eus ar sao-heol.

G. *Petra a reas neuze Herodez.*

R. Lacaat a reas laza ar vugale vardro da Vethleem.

G. *Penaus e oe savèteet Jesus.*

R. Sant Joseph er c'hassas en Ejypt.

G. *Penaus e tremenasèn an darn-vuia eus e vuez.*

R. Beva a reas sentus d'ar Verc'hes e vam, ha da sant Joseph.

G. *Hac e dad e oa sant Joseph.*

R. Nan, hoguen an dud a grede e oa.

G. *A be vicher e oa-en.*

R. Calvez e oa.

---

## C'HUEZECVET GUENTEL.

### *Eus a sant Yan Badezour.*

Tregont vloas goude guinivelez Jesus, e oe guelet ur profet bras, Yan, map da Zachari ar sacrifier, ha da Elisabeth, car d'ar Verc'hes Vari. Beva e rea e lec'hiou distro en ur fæçon rustoc'h eguet ar brofetet goz, hac ec'h alie an oll da ober pinigen ; rac, emezàn, rouantelez an envou a so tost. Ba-

dezi a rê er Jourden ar re a denne talvoudeguez eus e breseguennou ; da lavaret eo e lequee aoezo en dour d'en em voalc'hi evit caout an distol eus o fec'hejou, evel ma o devoa ar Yuzevien ar c'hustum d'en em voalc'hi evit en em netaat ervez al lezen. A c'hano e teuas dezân an hano a *Vadezour*. Ar Yuzevien a felle dezo e anaout evit ar Messi ; hoguen discleria a reas dezo penaus ne oa quet en a oa ha penaus ne oa nemet e ziarauguer, da lavaret eo, un den digasset en e raoc evit aoza an hent, ervez comzou ar Brofeted goz. Jesus a zenas evel ar re all evit beza badezet gant Yan, hac a santeleas evelse an douriou, o rei dezo an ners da zisteureul ar pec'hejou er sacramant ar Vadisiant. Sant Yan a roas testeni penaus en devoa guelet ar speret-santel o tisquen var Jesus e doare ur goulm. Lavaret a reas : cetu aze oan Douc pehini a lam pec'hejou ar bed ; al lezen a zo bet roet gant Moizes, ar c'hraç hac ar virionez a so deut gant Jesus-Christ.

G. *Da biou e voa mab sant Yan Badezour.*
R. Da sant Zachari ha da santez Elisabeth, car d'ar Verc'hez santel.
G. *Peleac'h e tremenas-ên e vuez.*
R. E leac'hiou distro e peleac'h e cundue ur vuez rust meurbed.
G. *Ar Brofeted hac hi o devoa comzet anezan.*
R. E verquet o devoa evel diarauger ar Messi.
G. *Petra eo an diarauguer.*
R. An hini a vale diaraoc un all.
G. *Petra a bresegue sant Yan.*
R. Alia a rea da ober pinigen.
G. *Petra a rea d'ar re a zistroe ouz Doue.*
R. O badezi a rea.
G. *Penaus e vadeze anezo.*
R, Oc'h o lacaat da zouba er Jourdên.
G. *Hac-ên a vadezas ive Jesus-Christ.*
R. Ia, Jesus a fellas dezan beza badezet evit santela dour ar Yadisiaut.
G. *Petra a erruas pa oe badezet.*
R. Ar Speret-Santel a zisquennas varnezâ en ur fæçon anat, e doare ur gonlm.
G. *Pe sort testeni a roas sant Yan anezan.*
R. Penaus e oa oan Doue, pehini a lame pec'hejou an dud.

## SEITECVET GUENTEL.

*'Eus a c'halvidiguez an Ebestel.*

Querquent ha ma oe badezet Jesus, ar Speret Santel er c'hunduas en un distro e peleac'h e yunas daou-uguent dervez, hac e fellas dezàn beza tentet gant an diaoul e meur a zoare. Distrei a reas e Galile, hac e c'houmas tost da lagen Genezareth : eno e c'halvas da zont var e lerc'h pevar besqueter, Andre ha Simon e vreur, ha daou vreur all, Jaquez ha Yan, mipien Zebede. Re all a c'halvas goude ha dreist oll ur Publican, pe saver ar guirou, hanvet *Maze*. Quitaat a reent pep-tra evit mont var e lerc'h, querquent ha ma c'halve anezo. E neubeut amzer en devoa un niver bras a zisquibien, da lavaret eo tud acquetus o silaou hac o tesqui e lezen santel. Daouzec anezo a zilennas, pere a hanvas ebestel, da lavaret eo, cannadet, dre ma o c'hassas da brezec e lezen divin. Ar c'hentа a oe Simon-Per, goude Andre e vreur, Jaquez

ha Yan, mipien Zebede; Filip, Bertele, Maze, Thomas, Jacquez mab Alfe; e vreur Judas pe Tade; Simon er C'hananead ha Judas Iscariot, pehini a verzas Jesus. Rei a reas da Simon al leshano a Ber pe a væn, en ur lavaret : bez ezoc'h Per pe a væn, ha var ar mæn ze e savin va Ilis, hac e roin deoc'h alc'houeziou rouantelez an euvou.

G. *Peleac'h ez eas Jesus goude e vadisiant.*

R. En ul leac'h a goztez pe en distro.

G. *Petra a reas-èn eno.*

R. Yun a reas epad daou-uguent dervez.

G. *Petra a c'houzanvas-èn eno.*

R. Beza temptet gant an droug-speret.

G. *Penaus e c'halvas-èn e Zisquibien.*

R, Lavaret a reas dezo dont var e lerc'h, ha rac-tal e quittajont pep tra.

G. *Petra eo disquibien*

R. Tud pere a zilaou ur mæstr hac en em ro d'e lezen.

G. *Petra eo an Ebestel.*

R. Da lavaret eo cannadet.

G. *Pet anezo a zilennas Jesus-Christ.*

R. Daouzec.

G. *Livirit ho hanoiou.*

R. Sant Per ha Sant Andre, e vreur; sant Jacquez ha sant Yan, mipien Zebede, sant Filip, sant Bertele, sant Vaze, sant Thomas, sant Jacquez ha sant Judas, mipien Alfe; sant Simon ha Judas Iscariot, an treitour.

G. *Perac sant Per ef-èn hanvet ar c'henta?*

R. Dre ma lavaras Jesus e vize ar mæn diazes eus e ilis.
G. *Petra a lavaras de-zàn oc'h-penn?*
R. E roje dezàn alc'houeziou rouantelez an envou.

## TRIVEC'HVET GUENTEL.

### *Eus a Brezeguerez Jesus.*

Jesus a zeas dre ar c'heriou ha dre ar bourc'hiou, o prezeg e pep-leac'h Aviel rouantelez an envou, da lavaret eo, ar c'helou mad penaus e oa deut an amzer, e pehini an oll dud a ioa galvet da anaout Doue : penaus e oa-en ar Messi, pe ar Christ, gortozet ha desiret gant ar Batriarc'het ha diouganet gant ar Brofetet, map Doue digasset evit savetei ar bed; ha penaus ar re a gredje ennà hac a raje pinigen, a vize roet dezo an distol eus ho fec'hejou, ha goude ar vuez, peur-badus. Evit disquez penaus e comze a bers Doue e rê un niver bras a virzudou. Parea a rê eus a bep seurt clenvejou rac-tal ha gant urgoms epquen. Ar guelet a roe d'ar

re zall, ar preseg d'ar re vnd, ar c'hleved d'ar re vouzar; dieubi a rê an dud touelet gant an diaoul, dasorc'ha a rê ar re varo. E vuez a yoa ive ur squer a bep seurt vertusiou. Vuel e oa a galon; habasq e oa; gousanvi a rea gant siouldet an diesamanchou eus ar baourentez hac ar fasiou eus an dud; leun e oa a druez evit ar bec'herien a fe'lle dezo distrei oc'h Doue, hoguen stard e oa ive a enep ar bec'herien caledet. Ne glasqoe é quement a rea nemet gloar Doue e Dad, hac e tremene an nosveziou o pedi. Desqui a reas d'e zisquibien an doare-mâ da bedi : « Hon tad pehini a so en envou, hoc'h hano bezet santeleet : roit deomp ho rouantelez : ho polontez bezet gret en douar, evel en eê : roit deomp hirio hor bara pemdeziec, ha pardonnit deomp hon offançou evel ma pardounomp d'ar re o deus hon offancet, ha n'hon abandonit quet d'ao dentation, maes hon dieubit a zroug. »

Evel-se bezet gret.

G. *Petra e oa pedennou Jesus.*

R. Prezeg dre ar c'heriou ha dre ar bourc'hiou.

G. *Petra a bresegue-ên*

R. Aviel rouantelez an envou.

G. *Petra eo Aviel.*

R. Quelou mad.

G. *Petra eo rouantelez an envou.*

R. Ar guers eus a Zoue hac ar vuez peurbadus.

G. *Petra a lavare Jesus anezan e unan.*

R. Ez oa ar Christ ha map Doue.

G. *Petra a lavare e oa red da ober.*

R. Credi ennan hac ober pinigen.

G. *Perac ober pinigen.*

R. Evit caout an distol eus hor pec'hejou

G. *Penaus e tisqueze e oa digasset gant Doue.*

R. Dre ar burzudou a rê.

G. *Pe seurt burzudou a rê-ên.*

R. Parea a rê eus a beb seurt clenvejou.

G. *Petra a rê en c'hoas*

R. Pellaat a rea an diaoulou, zazorc'hi a rea ar re varo.

G. *Eus a besort vertus en deus-ên roet ar squer deomp.*

R. Anezo oll, ha dreist pep-tra eus an abaskdet eus ar siouldet, eus ar vueldet, eus an drugarez, eus ar vadelez hac eus ar c'hoant da savetei an oll evit gloar e dad peur-badus.

G. *Da betra e tenne quement a rea.*

R. Da ober ioul e dad ha d'e veuli.

G. *Ha pedi a rea aliès.*

R. Aliès e tremene nosveziou o pedi.

G. *Pe seurt peden en deus desquet deomp.*

R. Ar Bater.

G. *Livirit-hi e brezonnec.*

R. Hou tad, pehini a so en envou……

## NAONTECVET GUENTEL.

*Eus a enebourien Jesus-Christ.*

An oll a vele Jesus gant ur zouez vras hac e tenne d'e heul un niver bras a dud, pere a yea var e lerc'h betec el leac'hiou dilezet. Ar Yuzevien, hac ar Gentiled zoquen en em strolle evit e velet hac evit e glevet. Ar Scribet hac ar Farizianet o devoa érez a guement-ze hac a savas droug enno abalamour d'ar franquis gant pehini e tamalle o zechou. Ar scribet a ioa doctoret ar Yuzevien, eus a bere e tisqueze an divouizieguez hac ar feiz fall. Ar farisianed a ioa ar re a felle dezo rei da gredi penaus e virent al lezen gant mui a acquet eguet ar re all; hoguen an darn vuia anezo ne oant nemet touellerrien, tud leun a rognentez hac a bisder, pere a douelle ar bobl dre an doare a garantez Doue. Jesus ne oa quet ivè neubeutoc'h casseet gant ar sacrifierien ha gant ar senatored a c'houarne

ar Yuzevien, abalamour ma tiongane dezo penaus a bars nemeur e vize distrujet Jerusalem hac an ilis. En ur guer, an oll Yuzevien stag oc'h traou an douar na helleut quet credi penaus e oa en ar Messi, pa er guelent quer paour, quer vuel ha quen abasq. E lezen santel a oa cassaüs dezo, dre ma presegue an disprijanç eus ar pinvidiguezou, eus ar plijadurezou hac eus an oll vadou eus ar vuez-mâ, ha ma lavare penaus piou-bennac a fell dezân mont var e lerc'h, a dle douguen e groas, hac ober an dilez eus a bep-tra hac eus aneza e-unan. Enebourien Jesus a lavaras alies cunuc'hennou dezân, a guemeras mein evit taul outhâ, hac en-divez a lequeas en o fenn e laquaat da vervel. Gounit a rejont unan eus e zisquibien, Judas Iscariot, pehini a roas e c'her d'e verza dezo evit tregont pæz arc'hant a dalie pemzec scoëd.

G. *Jesus hac-èn a oa heuliet bras.*

R. Un niver bras a dud a zeue a bep-tu evit e velet hac evit e glevet.

G. *Hac enebourien en devoa-èn.*

R. Ia, ar Yuzevien stag oc'h madou ar bed hac oc'h plijadurezou ar c'horf.
G. *Perac e cassaent anezan.*
R. Abalamour ma prezegue ar vueldet hac ar baourentez.
G. *Pere a oe e vrassa enebourien.*
R. Ar scribet, ar fariziand, ar veleien hac ar senatored.
G. *Petra a oa ar scribet.*
R. Doctoret al lezen.
G. *Petra a oa ar farizianed.*
R. Ar re a dremene evit miret al lezen guelloc'h eguet ar re all.
G. *Ha na vevent-hi quet mad.*
R. Nan, an darn vuia anezo ne oant nemet touellerien.
G. *Bete pegueit ezeas cassoni adversourien Jesus.*
R. Bete c'hoantaat e varo.
G. *Piou eo an hini a roas e c'her d'e verza dezo.*
R. Judas Iscariot, unan eus an daouzec Ebestel.
G. *Evit peguement.*
R. Evit tregont pez arc'hant.

---

## UGUENTVET GUENTEL.

### *Eus a c'hloasiou Jesus-Christ.*

En amzer ar Pasp eo e lequeas enebourien Jesus en o fenn e guemeret hac e lacaat d'ar maro. An derc'hent pehini a yoa ur yaou, ez eas da ober ar Sèn, da lavaret eo, da goania

gant e zisquibien epad ma tebrent e quemeras bara, e vinigas anezàn, en torras hac er ranaz etrezo, n lavaret: quemerit ha debrit hemâ eo va c'horf, pehini a vezo guerzet evidoc'h. Goude e quemeras guin er c'hop, e vinigas anezàn hac e roas dezo o lavaret: effit oll eus anezàn hemâ eo va goad, goad ar guevridiguez nevez, a vezo scuillet evidoc'h. Grit quement-mâ e coun a c'hanon. Goude-ze ez eas ermez ganto, hac ez eas var menez Olivet, en ul liors e pehini en devoa custum da bedi: eno e pedas e dad da zistrei diouthâ e c'hloasiou en ur lavaret c'hoas cousgoude: ra vezo gret ho ioul. Hoguen Judas a zigassas un niver bras a dud gant armou pere a grogas ennan hac er c'hunduas da dy Caifas, ar belec bras, e pelec'h e oe barnet d'ar maro divar testeniou-faus. Oll disquibien Jesus a zilezas anezàn, ha Per zoquen en diansavas teir gueach evel ma en devoa Jesus e lavaret dezàn diaraoc. Eus a dy Caifas e oe cunduet da dy Ponç-Pilat, pehini a c'hoarne ar Jude evit ar romaned. Pilat pehini

a gave Jesus direbec'h, a glasquas meur a fæçon evit e zieubi. Eno Jesus a oe scourgezet ha goude e oe curunet a spern gant ar soudardet dre c'hoap abalamour ma lavare e oa roue ar Yuzevien.

G. *E pe amzer e varvas Jesus.*
R. En amzer ar Pasq.
G. *Petra a reas er goan gant e Ebestel.*
R. Rei a reas dezo e gorf hac e voad.
G. *Penaus e roas dezo e gorf.*
R. Quemeret a reas bara, e viniga a reas hac er roas dezo, en ur lavaret : heman eo va c'horf.
G. *Penaus e roas e voad.*
R. Quemeret a reas ar c'hop gant guin e-bars hac e lavaras dezo : hemà eo va goad, goad ar guevridiguez nevez.
G. *Petra a reas Jesus goude ar goan.*
R. Mont a reas da bedi Doue el liors.
G. *Petra a reas neuze Judas*
R. Digas a reas tud gant armou evit quemeret Jesus.
G. *Peleac'h e casjonthi anezan.*
R. Da dy Caïphas, ar Belec bras.
G. *Petra a zeuas an Ebestel.*
R. Oll e tec'hjont.
G. *Petra a reas sant Per.*
R. Teir guec'h e tiansavas Jesus.
G. *Eus a dy Caïphas peleac'h e oe cunduet Jesus.*
R. Da dy Pilat.
G. *Petra a oa gret dezan eno.*
R. Scourjezet e oe ha curunet a spern.

## QUENTA QUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a varo Jesus-Christ.*

Pilat en divez a varnas Jesus d'ar maro, peguement bennac a gueuz en devoa, hac e reas e gundui, goude beza e sammet eus e groas, en ul leac'h hanvet *Golgota* pe Calvar. Eno Jesus a oe staguet oc'h ar groas, etre daou laer. Ar groas a ioa ar mezussa merzerenti a anavezet neuze : na gondaounet d'ar maro-ze nemet ar sclaved hac ar fallagred all, ha c'hoas evit ar brassa torfæjou. Jesus a choumas eno bete ma oe sevenet pe beurc'hreet quement o devoa lavaret ar Brofetet divar e benn. Pa varvas, an heol a devaleas, an douar a grenas, ar beziou a zigoras, ar re varo a zazorc'has. Ur Guener e oa e deis ar Pasq, pa lazet an oan, pehini a oa ar sqeuden eus a Jesus-Christ. Evelze e varo a oe ar guir sacrifiç, eus a behini ar re all ne oant nemet squeudennou pe doareou. Ar maro-ze

a baeas agren ar pez a oa dleet da Zoue evit pec'hejou an oll dud : Jesus dianteg a baeas evit ar re gablus : ho dasprena a reas gant e voad eus a sclaverez an diaoul, hac e tigoras dezo dre e varo hent ar vuez peurbadus, pe eternel.

G. *Peraus e varvas Jesus-Christ.*

R. Staguet e oe oc'h ur groas etro daou laër.

G. *Petra e oa maro ar groas.*

R. Ar mezussa a oa neuze.

G. *Petra a erruas pa varvas.*

R. An heol a devaleas, an douar a grenas, ar re varo a zasorc'has.

G. *Perac e varvas Jesus-Christ pa lazet an oan Pasq.*

R. Dre ma oa an oanze squeuden Jesus-Christ.

G. *E varo penaus e voe-èn ur sacrifiç.*

R. Dre ma paeas ar pez a oa dleet da Zoue evit pec'hejou an oll dud.

G. *Da betra eta e servije ar sacrifiçou-all*

R. Ne oant nemet squeudennou eus a hini Jesus-Christ.

G. *Perac e leverer en deus Jesus-Christ hor prenet gant e voad.*

R. Abalamour ma en deus hon dieubet eus a sclaverez an diaoul

G. *Perac e leverer penaus en deus distrujet ar maro.*

R. Dre ma en deus digoret deomp an hent eus ar vuez peur-badus.

## EIL GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a zazorc'hidiguez Jesus - Christ.*

Pa oe maro Jesus, e gorf a oe balzamet ha lequeet en ur bez pehini a oa divoallet dre urs e enebourrien, o veza ma ouient penaus en devoa diouganet e savje eus a varo da veo. Hoguen an trede deis, pehini a ioa ar Zul, Jesus a zeuas eus e vez beo ha leun a c'hloar, hac an evezidien a choumas eguis tud varo. An Ebestel o devoe beac'h o credi penaus e oa zasorc'het : ha na gredjont mad quement-ze quen a veljont Jesus gant o daoulagad o - unan, quen o devoa dornateet anezan gant o daouarn, ha debret quevret gantâ. Meur a veach en em zisquezas dezo epad daouuguent dervez; rei a reas dezo meur a ali, hac e c'hourc'hemenas dezo mont da brezeg an Aviel d'an oll boblou, hac o badezi en hano an Tad, hac ar Map, hac ar Speret-Santel. Rei a reas ive dezo ar galloud

da zisteurel ar pec'hejou : hac e roas e c'her dezo e vize gauto bete divez ar bed. Cousgoude e pignas en eê dirazo, hac e choumas eno azezet en tu deou da Zoue an Tad oll-c'halloudec, savet dreist an oll grouadurien : mæs ne haouez quet da guinuig da Zoue e zellidou evidomp, ha da scoaza e llis quen a zisquenno eus an eê ur veach evit dont da varn ar re veo hac ar re varo.

G. *Goude ma oa maro Jesus, petra a oa gret eus e gorf.*

R. En ur bez e oe lequeet.

G. *Petra a reas e adversourien.*

R. Evezidi a lequejont eno.

G. *Pe da zeis e tazorc'has.*

R. An trede deis goude e varo pehini a oa ur sul.

G. *Hac an Ebestel a gredas hep poan penaus e oa dazorc'het.*

R. Ne gredjont nemet goude heza guelet ha dornateet anezan

G. *Epad pegueit amzer en em zisquezas dezo.*

R. Epad daou-uguent dervez.

G. *Petra a c'hourc'hemennas dezo.*

R. Mont da brezeg ha da vadesi dre ar bed oll.

G. *O c'hourc'hemen ar vadisidnt, petra o deus desquet deomp.*

R. Penaus Doue a so Tad, Map ha Speret-Santel.

G. *Pe seurt galloud a*

| | |
|---|---|
| *roas-èn d'e Ebestel.* | *penaus e vije ganto bete divez ar bed.* |
| R. Ar galloud da zisteurel ar pec'hejou. | R. Hac ema ive; rac scoazia a ra bepred e Ilis. |
| G. *Penaus e quittaas anezo.* | G. *Penaus ef-hi scoaziet ganta.* |
| R. Pignat a reas en eê dirazo. | R. O quiunig da Zoue e zellidou evit hor silvidiguez. |
| G. *E pe stad ema-èn abaoue an dervez-ze* | G. *Ha ne zistroi quen var an douar.* |
| R. Dreist au oll grouadurien ema azezet eu tu deou da Zoue. | R. Distrei a rai da varn ar re veo hac ar re varo en deis diveza. |
| G. *Hoguen, ha n'en devoe-èn quet diouganet d'e Ebestel* | |

## TREDE GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a zisquennidiguez ar speret santel var, an Ebestel.*

D'an hanter-cantvet dervez goude Pasq, ar Yuzevien a rea ur gouel bras, hanvet *Pentecost* e memor eus al lezen pehini a oa bet roet dezo en dervezse. Er memès dervez, pehini a oa an hanter-cantvet goude dazorc'hidiguez Jesus-Christ, an oll disquibien o veza en un evelep leac'h eu un taul e teuas-

eus an eê un trous bras eguis da nn avel gre pehini a leunias an ty-oll ; hac e veljont evel teodou tan a zisquennas var ben pep-hini anezo. Neuze e oent oll carguet eus ar speret santel, e tiraoujont coms meur iez dishenvel. Ar pez a zisqueze e tlient proeg an Aviel d'an oll boblou. Ar Yuzevien a oe souezet bras eus a guement-ze ha saut Per, e pen an Ebestel, a sclêraas dezo ar burzud-ze, o tisplega dezo an diouganou, hac o tiscleria dezo penaus Jesus, pehini o devoa laqueet d'ar maro oc'h ar groas a ioa dazorc'het, hac en devoa digasset ar speret santel ervez e voestlou : penaus e oa an autrou hac ar C'hrist, ha ne halle den beza salvet nemet en e hano hac oc'h ober pinigen. Tri mil anezo a zistroas oc'h Doue dre ar preseg-ze hac a oe badezet. An Ebestel hac ar re-all perc o devoa diguemeret ar speret santel en em gavas cenchet oll. Scleteet e oent evit poella ar scrituriou : guelet a rejont penaus ez eo pec'herien an dud-oll, ha penaus o deus ezom eus an drugarez a Zoue, pehini na

heller da gaout nemet gant ar feis e Jesus-Christ, ha penaus e rên a so oll speredus. Hac en evelep amzer e oent entannet dre an tan eus a garantez Doue, pehini a roe dezo plijadur o viret e c'hourc'hemennou, hac un ners hep he far evit renta testeni d'ar virionez.

G. *Petra e oa ar Pantecost e touez ar Yuzevien.*

R. Goel an dervez e pehini e oa bet roet al lezen.

G. *Petra a c'hoarvezas gant an Ebestel en deis-se.*

R. Carguet e oent eus a c'braçou ar Speret-Santel.

G. *Pe seurt ners a roasèn dezo.*

R. O scleraat a reas, ha poella a rejont ar scrituriou.

G. *Petra a zeuas c'hoas dezo.*

R. Ur garantez-vras evit Doue.

G. *Petra a rejont querquent ha ma o devoe diguemeret ar Speret-Santel.*

R. Coms a rejont meur a icz dishevel.

G. *Petra eo ar burzud-se.*

R. E tlient prezeg an Aviel d'an oll boblou.

G. *Petra a lavaras neuse sant Per.*

R. Discleria a reas d'an oll bobl penaus Jesus a oa ar C'hrist, ha penaus en devoa digaçet ar Speret-Santel.

G. *Ped anezo a zistroas oc'h Doue, dre ar c'henta preseguen-se*

R. Tri mil.

G. *Perac e oe digacet*

*ar Speret-Santel da seis ar Pantecost.*
R. Evit ma vije embannet al lezen nevez un hevelep deis hac al lezen goz.

---

## PEVARE GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a c'halvidiguez ar Jentilet.*

Bez e oe cals a Yuzevien pere a zistroas oc'h Doue, hoguen hez e oe c'hoas cals muioc'h anezo pere a zinac'has en em zesqui gant an Ebestel, hac o esquinas zoquen gant crisder. Lacaat a rejont d'ar maro sant Stephan, unan eus ar seis diagon a oa het hanvet gant an Ebestel evit servija an ilis. Hennez a oe ar c'henta merzer, da lavaret eo, ar c'henta a so bet lequet d'ar maro e testeni lezen Jesus-Christ. Neuze ar Samaritaned Chismatiquet a ziguemeras comsou Doue, cals anezo a zistroas outa hac e oa badezet, hac an Ebestel a zeuas da lacaat o daouarn varnezo o rei dezo evel-se ar gonfirmation. Ar Jentiled nebeut amzer goude a zeraouas dont bep un tammic en ilis. Ar c'henta a oe ur C'habiten Romen hanvet *Cornel*, pe-

hini a anaveze quent neuze ar guir Doue, a bede anezan hep paouez hac a ree aluzennou bras. Doue a c'hourc'hemenas dezan a-bers un æl lacaat clasq sant Per, pehini eus e gostez a oe aliet dre guzul Doue da vont gant herder d'e gaout; ha pa voe deut ha pa zeraouas coms, *Corneil* hac ar re all quevret eno e ziguemeras ar speret santel hac ar galloud da goms meur a iez dishenvel. Sant Per a lequeas ractal e vadezi ha neuze mister galvidiguez ar Jentilet a zeraouas beza sevenet. Evel-se Doue dre e vadelez epquen en deus galvet ar baïanet d'ar feiz ha da c'hraç Jesus-Christ, quercouls hac ar Yuzevien amzent. Jesus-Christ a c'halvas azêvri an trizecvet Abostol goude ma oe pignet en eê, evit labourat d'an distro eus ar Jentiled oc'h Doue, an Abostol sant Paul eo.

G. *Piou a oe ar c'henta merser.*
R. Sant Stevan.
G. *Petra eo beza merser.*
R. Da lavaret eo, test.
G. *Pe seurt testeni o deus roet ar verzerien.*
R. Penaus e oa guir lezen an Aviel.
G. *Pere eo ar re guenta a glevas an Aviel goude ar Yuzevien.*

R. Ar Zamaritanet.

G. *Piou eo ar c'hentaeus ar Jentiled a glevas an Aviel.*

R. Ar C'hantener Corneil.

G. *Livirit deomp danevel pe histor Corneil.*

R. Corneil a ioa unden a zoujanç Doue pehini a re cals a bedenou hac a aluzennou. Aliet e oa dezan gant un æl lacaat querc'hat sant Per, ha sant Per a oa aliet gant Doue da vont gant herder d'e gaout.

G. *Petra a erruas pa oe eno.*

R. Evel ma teraone e guelena gant e dud, e tiguemerjont ar Speret-Santel.

G. *Petra a reas sant Per.*

R. Lacaat a reas ractal o badezi.

G. *Pe seurt myster a zeraouas an dud da anaout neuse.*

R. Mister galvidiguez ar Jentiled.

G. *Petra eo.*

R. Dre eno eo en deus Doue galvet ar Jentiled da zont e lec'h ar Yuzévien discredic.

G. *Perac en deus Doue o galvet.*

R. Abalamour d'e vadelez epquen.

G. *Piou a oe Abostol ar Jentilet.*

R. Sant Paul.

G. *Peur e c'halvas hor Salver anezan.*

R. Goude ma oa pignet en eê.

## PEMPET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a ziazes an ilisou.*

An Ebestet en em squignas dre ar bed oll, evit quelenna an oll boblou ervez ar gourc'hemen en devoa gret dezo Jesus-Christ; hoguen abars en em zispartia e rejont ar *Sembolen*, da lavaret, ur merq evit anaout ar guir dud fidel. An diver eo eus an oll lezen gristen evellen : me a gred e Doue an tad oll c'halloudec, crouer an eê hac an douar, hac e Jesus-Christ e vap-unic hon Autrou, pehini a so bet concevet dre vertus ar speret santel; a so bet ganet gant ar Verc'hes Vari, staguet ous ar groas, maro ha sebeliet; a so disquennet d'an ifernou; a so savet an trede deis eus a varo da veo : a so piguet en envou; a so azezet en tu deou da Zoue an tad oll c'halloudec; a c'hano e tui da varn ar re veo hac ar re varo. Me a gred er speret santel, en ilis catoliq, e communion ar sænt, e remission ar pec'hejou, e resurrection ar c'hic, er vuez eternel. Evel-

*se bezet gret.* An Ebestel o tiazeza an ilisou, a laquee e pep quer uu Escop, Beleien, Diagonet, evit cundui ar bobl leal. Sant Per a savas an teir Ilis veur hac a lequeas e Gador e Rom, pehini a oa ar guer guenta eus an Impalaerdet, hac a zeuas evel-ze ar Gador Apostolic hac ar guenta eus an oll Ilisou. Sant Paul a zeuas ive dy, hac o daou e oant merzeriet eno epad ma edo Neron Impalaer. Eguis ma oa sant Per ar penn eus an Ebestel, lequeet gant Jesus - Christ e-unan, an Escop a Rom, pehini a hanvomp ar Pap, hac a so en e leac'h, a so bet sellet a bep amzer evel ar c'henta eus an oll esquibien dre choas Doue, o veza ma zeo viquel Jesus-Christ hac ar penn guelus eus an Ilis.

G. *Petra a reas an Ebestel abars ma en em squignjont dre ar bed oll.*

R. Ober a rejont ar Sembolen pe ar *gredo*

G. *Petra eo ar Sembolen.*

R. Ur merq evit anaout ar guir dud leal.

G. *Livirit ar Sembolen pe ar gredo.*

R. Me a gred e Doue oll c'halloudec....

G. *Petra a reas an Ebestel evit diazeza Ilisou nevez.*

R. Lacaat a reent e

| | |
|---|---|
| pep kear an Escop, Beleien ha Diagonet. | G. *Petra eo quement-se.* |
| G. *Piou a savas an teir Ilis ar vrassa.* | R. Ez eo ar Pap ar penn guelus eus an Ilis. |
| R. Sant Per. | G. *Perac.* |
| G. *Peleac'h e lequeas e quador.* | R. O veza ma talc'h leac'h sant Per. |
| R. E Rom. | G. *Piou eo ar penn disguelus eus an Ilis* |
| G. *Perac.* | R. Jesus-Christ, pehini a so en cê. |
| R. Abalamour ma oa ar guenta kear eus ar bed. | |

## C'HUEC'HVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus an dradition hac eus ar scritur.*

Jesus-Christ n'en devoa desquet nemet dre gomsou, hep scriva netra; an ebestel a reas ar memès tra er pennquenta ha cals anezo n'o deus scrivet netra ebet. Hoguen bepred e lequejont o oll sourci da zesqui disquibien ha d'o lacaat da veza gviziec avoalc'h evit desqui re all. Evel-se o c'helennadurez a so deut d'an csquibien quenta, eus ar re-ze d'ar re a so deut

eu ho goude ha d'ar veleien all betec ar re a so bremâ oc'h hor c'helen : hac ar chaden-ze a guelennou eo ar pez a c'halver tradition. Guer Doue a dle eta beza sellet e diou fæçon, scrivet ha discrif. Ar guer discrif eo an dradition, pehini epquen e deus miret guir lezen Doue adalec an derou eus ar bed bete Moizès, ha pehiui e deus miret c'hoas abaoue meur a virionez pere ne oant quet scrivet. Ar guer scrivet eo al levriou eus an testamant goz hac an hini nevez pere oll quevret a c'halver ar bibl. En testamant coz e caver scridou Moizès hac ar brofeted : en testamant nevez e caver scridou an ebestel hac an avielerien. Ar feis hon redi da gredi quement a so el levriou-ze dre ma zint scrivet dre aliou ar speret-santel hac hon redi ive da gredi an traditionou a zeu eus an evelep mammen, da lavaret eo, ar re a so bet diguemeret gant grad-vad an oll dud leal, adalec an derou, ha dreist pep-tra ar re a so anavezet evit guir gant an ilis.

G. *E ped fæçon e tle beza sellet coms Doue.*
R. E diou fæçon, scrivet ha discrif.
G. *Petra eo ar goms discrif.*
R. An tradition.
G. *Petra a c'halvit-hu tradition.*
R. Ar chaden a guelennou a so deut eus an Ebestel d'an Esquibien hac evel-ze betec enomp.
g. *Petra eo ar Scritur.*
R. Ar Bibl e pehini e caver levriou an Testamant coz ha nevez
g. *Eus a biou eo levriou an testamant cos.*
R. Eus a Voïzès hac eus ar Brofeted.
g. *Penaus eo bet miret lezen Doue araoc Moïsès.*
R. Dre dradition.
g. *Gant piou eo bet scrifet levriou an Testamant nevez.*
R. Gant an Ebestel hac an Avielerien.
g. *Perac ef-ên red deomp-ni credi er scritur.*
R. Abalamour ma eo bet aliet gant ar Sperет-Santel.
g. *Ha red eo ive deomp credi an dradition.*
R. Ia, rac ma teu eus an hevelep mammen.

SEISVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a zistruch Jerusalem.*

Quen Jerusalem ha Rouantelez ar Yuzevien a badas c'hoas un neubeut amzer, goude ma oa embannet au

Aviel, bete ma oe savet Ilis nevez ar Jentiled; rac hini an Israelited coz a dlie beza ar vammen hac ar c'hrizien eus a houman. E divez e teuas an amzer, e pehini Jerusalem a dlie beza distrujet, ervez diouganou Jesus-Christ. Ar Yuzevien en em zispac'has a enep ar Romaned. Beza e oe ur brezel criz meurbed. Jerusalem a oe grounnet ha dastumet a bep tu a soudardet hac an dienez a oa quer bras, ma en em gavas mamou pere a zebras o bugale o-unan. En dastum-ze epquen eus ar guer, eo e varvas unec cant mil den. Quemeret ha distrujet e voe Jerusalem gant Titus, map an Impalaer Vaspasien, hac an Ilis a oe devet. Doue a gastizas evel-ze ar guær fallagr-ze, e pehini e oa bet scuilet goad quen alies a Brofeted, ha dreist pep-tra hini Jesus-Christ, he Roue hac he Salver. Ar Yuzevien pere ne oa quet bet fallet dezo e anaout evit o daspreuer a zenas da veza sclaved d'ar Romaned, a oe pelleet eus o bro ha lequeet er stad reuseudic e pehini emaint abaoue oc'h-pen seitec cant vloas so. Oll lidou

al lezen goz a oe neuze torret a-grèn; rac betec an amzer-ze e oa aotreet o heulia, d'an dud leal, quercouls ha d'ar re all.

G. *Perac e padas c'hoas un neubeut amzer ar guer a Jerusalem goude ma oa bet embannet an Aviel.*

R. Evit ma vize savet Ilis ar Jentiled var diazes bini ar Yuzevien.

G. *Gant piou e oe distrujet Jerusalem.*

R. Gant Titus, map an Impalaer Vespasien.

G. *Ha cals a dud a varvas eno.*

R. Unec cant mil den.

G. *Ha bras e oe an dienez.*

R. Beza e oe mammou hac a zebras o bugale.

G. *Perac e oa castizet ar guer-ze evel-ze.*

R, Abalamour ma e devoe lequeet Jesus-Christ d'ar maro.

G. *Petra a zeuas ar Yuzevien.*

R. Er sclaverez e oent casset ha squignet dre ar bed-oll.

G, *Petra a so c'hoarvezet ganto a c'houdevez.*

R. Emaint c'hoas en hevelep stad.

G. *Abaoue pegueit amzer.*

R. Abaoue oc'h-penn trivec'h cent vloas.

---

## EIZVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus an hesquinou.*

An ebestel oll a oe merzeriet, hac o oll disquibien, quercouls hac ar pabed quenta a roas ive o buez e testeni an Aviel. An Ilis a oe c'hoas hesquinet epad tri c'hant vloas, hac e oe un niver bras a verzerien a bep reis hac a bep oad. Ar gristenien, petra bennac ne reent nemet vad d'an oll, a oa casseet gant an oll, abalamour ma argarzent an idolatri hac an oll torfæjou a rene emesq ar baianet. An impalaëred hac ar pennou quenta eus ar vro a guemeras meur a veach ar menos stard d'o laza oll. O chasseal a reet ermez ar vro; o madou a oa lamet diganto; er prison o lequeet; o laza a reet; hoguen ne zoujent quet ar maro: abalamour da-ze o lequeet da c'houzanvi ar gloasiou ar c'hrisa, evel ar chevaled hac ar poleiou evit o asten, ar c'hribinou ouarn evit o dispen, an tan, ar c'hrillou, an col-

bero, ar plom-teuzet. Lod a oa laquet dirac loënet gouez evit beza lounquet, lod all a oe discroc'hennet, divouzellet, hesquennet dre an anter o daouarn a droc'het dezo, o dent, o daoulagad, o ivinou a ziframmet. Ar re a c'houzanve gant habasqdet betec ar maro a yoa hanvet merzerien eguis sant Laurenç, sant Viçant, sant Sebastien ; santes Agnes, santes Apollina ha cals re all. An dud leal en em strolle var o beziou evit meuli Doue hac en em erbedi d'o fedennou.

G. *Penaus e varvas an Ebestel hac o disquibien quenta.*

R. An darn vuia anezo a oe merzeriet.

G. *Pegueit e padas an hesquinou a enep ar gristenien.*

R. Tri c'hant vloas.

G. *Pe seurt droug a reent evit beza casseet er façon-ze.*

R. Na reent nemet vad

G. *Perac e oant-hi casseet.*

R. Abalamour ma tamallet an idolatri ha techou ar baianet.

G. *Petra a reet dezo.*

R. Goude beza lammet o madou diganto o lequeet d'ar maro.

G. *Ha ne oa quet avoac'h o lacaat d'ar maro.*

R. Nan, rac disprijout a reent ar maro.

G. *Livirit deomp ur re bennac eus o zourmanchou.*

R. O astenn var ar chevaled : o dispenn

a reet gant eribinou houarn; o lacaat a reet da rosta; o dent a ziframmet eus o fen

G. *Pe seurt enor a rente ar gristenien d'ar verzerien.*

R. En em strolla a reent var o besiou evit meuli Doue hac evit o fedi.

---

## NAVED GUENTEL VAR-N-UGUENT.

### *Eus a franquis an ilis hac eus ar Venec'h.*

Seul-vui ma lazet ar gristenien, seul vui e cresque an niver anezo; ha cousgoude ne glasqjont jamæs en em zifen dre an ners a enep ar brinced, pere a rea quement a zroug dezo. E dives goude tri c'hant vloas a boaniou, Doue a roas peoc'h d'e ilis, dindan ren an Impalaer Constantin, pehini en em rentas cristen. Nenze ar gristenien a ziraouas servicha Doue gant pep franquis; hoguen en hevelep amzer, vertusiou ar darn-vuia anezo a ziraouas en em lôscaat. Meur a hini a dremene evit beza christenien, hep disprijout ar plijadurezou hac ar madou, hac

hep beza e gortoz eus an eê. Evel-ze ar re a felle dezo heulia an Aviel gant mui a lealdet, a gavas guelloc'h en em zispartia dious ar bed. Ar re-mâ a voa hanvet Menec'h, da lavaret eo, tud a veve en o lod o-unan pe en em roet da servich Doue. Ar re barfæta a oe en Egypt, e pelec'h e oent cunduet gant sant Anton. Paour bras e vevent; yun a reent bemdeis divar bara ha dour; labourat a reent bepred gant o daouarn; ur peoc'h bras a virent; neubeut e cousquent; alies meurbet e pedent Doue hac e veditent ar Scritur Sacr. Ar fæçon-ze da veva en em squignas souden e-touez an oll gristenien, ha sant Beneat a reas ur reol pehini a so bet heuliet ar muia e broiou ar c'hus-heol.

G. *An hesquinou hac-hi a vidmas eals an niver eus ar gristenien.*

R. Er c'hontrol, seul-vui ma lazet eus anezo, seul-vui e tistroe au dud oc'h Doue.

G. *Perac n'en em zifennent-hi quet enep ar bayanet.*

R. Doue a zifenn en em sevel a enep roue var nep digarez ebet.

G. *Piou a oe ar c'henta Impalaër christen.*

R. Constantin.

G. *Pe seurt quemmet a c'hoarvezas neuze.*
R. Pep franquis a oe roet da servicha Doue.
G *Peur e tiraouas an darn-vuia eus ar gristenien en em los-caat.*
R. Vardro ar memes amzer.
G. *Petra a reas ar re a felle dezo beva gant mui a lealdet eguet an darn-vuia.*
R. En em denna a rejont en distro.
G. *Penaus e oant-hi hanvet.*
R. Menec'h, da lavaret eo, tud en o lod-o-unan.
G. *Penaus e vevent.*
R. Yun a reent bemdez; labourat a reent gant o daouarn; Pedi a reent bepred.



# EIL LODEN,

PEHINI A ZISPLEG E BERR - GOMZOU

## AN DESCADUREZ GRISTEN.

### QUENTA GUENTEL.

*Eus ar Feis, eus an Esperanç hac eus ar Garantez.*

El lezen gristen ez eus pedir loden: Sembolen an Ebestel, peden hor Salver, gourc'hemennou Doue hac ar Sacramanchou. Er sembolen e caver ar pez a dleomp da gredi dre ar feis: er beden, ar pez a dleomp da c'houlen gant esperanç; gourc'hemennou Doue a zisquez deomp ar pez a dleomp da ober dre garantez, da lavaret eo, dre garantez Doue ha dre e c'hraç a ziguemeromp dre ar sacramanchou. Dre-ze oll lezen Doue a so dalc'het en teir vertus-mâ, ar feis, an esperanç hac ar garantez. Na hellomp quet o c'haout ac'hanomp hon-unan;

red eo e teufe Doue, d'o rei deomp dre e vadelez. Dre ar feis e credomp stard quement en deus Doue discleriet d'e Ilis, da lavaret eo, da stroll an dud leal, pehini a bad adale derou ar bed betec enomp : quement o deus desquet ar Batriarchet, ar Brofætet hac an Ebestel, hac en deus Doue testeniet dre vurzurdou, pe eo bet scrivet, pe ne deo quet. Doue na hell quet en em fazia nac hon fazia; racze e credomp quement en deus lavaret, petra bennac alies na ziboellomp quet anezan. Dre an esperanç, e c'hortozomp gant fiziang ar madou a ziougan Doue deomp, pere eo ar c'hraç er vuez-mâ hac ar vues all en e goude. Dre ar garantez e caromp Doue dreist pep tra hac hon nessa eveldomp hon-unan. Ar guella eo eus an teir vertus-se, hac hi epquen a bado da virviquen.

G. *Ped loden a so el lezen gristen oll.*
R. Pedir.
G. *Livirit-ô.*
R. Sembolen an Ebestel, Peden hor Salver, Gourc'hemennou Doue hac ar sacramanchou.
G. *Da bed vertus ea*

*em zoug oll lezen Doue.*

R. Da deir.

G. *Livirit-o:*

R. Ar Feis, an Esperanç hac ar Garantez

G. *Ha ni a hell caout ar vertusiou-ze a-c'hanomp hon-unan.*

R. Salocraç; red eo e teufe Doue d'o rei deomp.

G. *Petra a ra ar Feis.*

R. Ober a ra deomp credi stard quement en deus Doue discleriet d'e Ilis.

G. *Penaus ec'h ouzomp-ni en deus Doue comzet oc'h an dud.*

R. Dre ar burzudou en deus gret.

G. *Perac e credomp-ni ar pez en deus lavaret deomp.*

R. O veza na hell quet en em fazia nac hor fazia.

G. *Petra a ra an Esperanç.*

R. Ober a ra deomp gortos gant fisianç ar madou a ziougan Doue deomp.

G. *Pere eo ar madou-ze.*

R. Ar c'hraç er vuezmà hac ar c'hloar en eben.

G. *Petra eo ar Garantez.*

R. Ar garantez evit Doue hac evit an nessa.

G. *Pehini eo ar vrassa eus an teir vertus-ze*

R. Ar garantez.

---

## EIL GUENTEL.

### *Eus an Drindet.*

Cetu amà ar Sembolen pe ar *Gredo:*
« Me a gred e Doue an Tad oll-c'hal-
» loudec, crouer an eê hac an douar,

» hac e Jesus-Christ e vap-unic, hon
» autrou, pehini a so bet speriet dre
» vertus ar Speret-Santel, a so bet
» ganet gant ar Verc'hes glorius Vari,
» en deus gouzanvet dindan Ponç-
» Pilat, a so bet staguet ous ar groas,
» maro ha sebeliet; a so disquennet
» d'an ifernou; a so savet an trede
» deis eus a varo da veo; a so pignet
» en envou; a so azezet en tu deou
» da Zoue an Tad oll-c'halloudec; a
« c'hano e teui da varn ar re veo
» hac ar re varo. Me a gred er Spe-
» re-Santel, en Ilis Santel, Catolic, e
» communion ar Sænt, e distol ar
» pec'hejou, e resurrection ar c'hic,
» er vuez eternel. evel-ze bezet gret. »
Credi a reomp un Doue epquen autrou
oll galloudec eus a bep tra, pehini en
deus gret pep-tra, a guendalc'h pep-
tra hac a gundu pep-tra, ha pehini a
hell ober ar pez a gar. An tad eo eus
e oll grouadurien, pa en deus o gret
ha pa o mag gant ur vadelez a dad;
hoguen, evit coms eün ha guir ne deo
e guirionez tad nemet d'e var-unic,
pehini a so e Verb hac e c'her a-

ziabars, ar furnez en deua speriet ennan e-unan araug an oll grouadurien, ha dre behini en deus gret pep-tra. Ar Map-ze a so par d'an Tad, pehini en em anavez evit heza quer diuan ha ma zeo. An Tad a gar e Vap, ar Map a gar e Dad, hac ar garantez-se eus an Tad hac eus ar Map a so ar Speret - Santel, pehini a zeu eus an eil hac eus eguile, hac a so par d'an eil ha d'eguile. Bez ez eus eta e Doue, un Tad, ur Map, hac ur Speret-Santel ; unan anezo o zri ne deo quet eguile, ha pep-hini anezo o zri a so Doue, evel an daou-all : mæs o zri ne dint nemet an hevelep Doue; rac na hell heza nemet un Doue epquen, anez ne ve quet ar mæstr galloudus.

G. *Livirit ar Sembolen pe ar Gredo.*
R. Me a gred e Doue an Tad....
G. *Petra eo Doue.*
R. An autrou oll-galloudec eus a bep tra
G. *Perac e c'halvit-hu anezan oll c'halloudec.*
R. Abalamour ma en deus gret pep-tra ha ma hell ober ar pez a gar.
G. *Perac e c'halvit-hu anezan Tad.*
R. O veza m'en deus hor c'hrouet oll, ma hor mir, ha ma hor gouarn evel e vugale

G. *Piou eo guir Vap Doue.*

R. E Verb, e Furnez pehini en deus speriet ennâ e-unan.

G. *Ar Map-ze da Zoue hac-èn a so par d'an Tad.*

R. Ia, quer bras ha quer mad eo hac-èn.

G. *Doue an Tad hac-èn ne gar quet e Vap*

R. Eo, er c'haret a ra, ha Map Doue a gar e Dad.

G. *Penaus e c'halver ar garantez-ze eus an Tad hac eus ar Map.*

R. Ar Speret-Santel.

G. *Eus a behini e teu.*

R. Eus an eil hac eus eguile.

G. *Ar Speret-Santel hac-èn a so par d'an Tad ha d'ar Map.*

R. Ia, par int o zri.

G. *Pep hini anezo o zri hac-èn a so dishevel dious eguile.*

R. Ia, unan anezo o zri ne deo quet eguile.

G. *Ha Doue eo pep hini anezo.*

R. Pep hini anezo o zri a so Doue.

G. *Ha ne dint-hi quet tri Doue.*

R. Nan, an Tad, ar Map hac ar Speret-Santel a so o zri an hevelep Doue.

G. *Hac-èn a hell beza oc'h-penn un Doue*

R. Salocraç, na hell quet beza.

## TREDE GUENTEL.

*Eus a incarnation ar Verb hac eus a zaspreniduguez an dud.*

**Map-unic Doue eo Jesus-Christ** hon autrou, da lavaret eo, penaus ar

Verb, pehini a oa e Doue en derou, a so en em iucarnet hac a so deut da cboum en hon touez. Doue a oa a-viscoas, hac ez eo en em c'hret den en amzer, hep heana da veza Doue, mæs o quemeret ur c'horf hac un ene eveldomp. Beza e oe cousgoude un den epquen, ar Verb en em incarnet, guir Doue ha guir den. Speriet eo bet dre abeg ar Speret-Santel ha ganet eo bet gant ar Verc'hes glorius Vari, da lavaret eo, penaus e c'hinivelez a so bet ur burzud; e Vam santel, oc'h e lacaat er bed, a so choumet bepred Guerc'hes, ha Jesus-Christ adalec ar penn-quenta, a so bet carguet eus ar Speret-Santel hac eus ar c'hraç, hep gallout ober pec'het ebet, ha santel aneza e-unan. Evidomp eo Map Doue en em c'hret den. Evidomp eo en deus gouzanvet dindan Ponç-Pilat, eo bet staguet oc'h ar groas hac ez eo maro; quement en deus hor c'haret, ma eo falvezet dezao rei e voad hac e vuez evit hor preoa eus a sclaverez an diaoul.

G. *Piou eo hon autrou Jesus-Christ.*
R. Ar verb eo pehini a so en em incarnet.
G. *Petra eo ar Verb.*
R. Map Doue eo.
G. *Petra eo en em incarnet.*
R. Da lavaret eo en em c'hret den.
G. *Hac en em cenchet eo.*
R. Salocrac, choumet eo Doue evel diaguent.
G. *Hac-èn en deus ur c'horf hac un ene eveldomp.*
R. Ia, den dinam eo.
G. *Da biou eo map evel den.*
R. D'ar Verc'hes glorius Vari.
G. *Da biou eo map evel Doue.*
R. Da Zoue epquen.
G. *Ha daou int-hi, map Doue ha map Mari.*
R. Nan, Jesus-Christ epquen eo.
G. *Perac e leverer ez eo bet speriet dre abec ar Speret-Santel.*
R. Evit disquez eo bet deut er bed, dre hurzud, eus a ur verc'hes.
G. *Petra a feller c'hoas da lavaret dre-ze.*
R. Penaus eo ganet santel ha ne hall quet pec'hi.
G. *Evit piou eo map Doue en em c'hret den.*
R. Evidomp hac evit hor silvidiguez.
G. *Da betra o deus servichet e bassion hac e varo.*
R. D'hor prena eus a sclaverez an diaoul.

---

## PEVARE GUENTEL

*Eus a zisquenndiguez Jesus-Christ en ifernou , eus e zasorc'hidiguez huc eus e ascansion.*

Jesus-Christ o veza maro, e gorf a oe lequeet er bez hac e ene a zisquennas en ifernou , da lavaret eo , e leac'h e pehini e oa eneou an dud leal, maro abaoue derou ar bed. Map Doue o zennas ac'hano evit o c'has d'ar barados. Petra bennac ma oa e ene dispartiet dious e gorf, e zouelez na guitas nac e gorf nac e ene; Map Doue a so bet sebeliet hac a so disquennet d'an ifernou. An trede deis e savas eus a varo da veo, ervez ar scriturriou, da lavaret eo, ervez diouganou David hac ar Brofeted all. Pignet eo en eê hac ema azezet en tu deou da Zoue an Tad oll-c'halloudec. Lavaret e ver eo azezet, evit disquez penaus ema en ur guir peoc'h, ha penaus en deus oll c'halloud en eê ha var an douar, evel guir Doue ha

barner huel eus an oll Ælet hac eus an oll dud. An tu deou a Zoue a zisquez ar galloud-bras eus a Jesus-Christ pehini, evel den zoquen, a so dreist an oll grouadurien.

G. *Goude maro Jesus-Christ, peleac'h ez eas e ene.*

R. En ifernou e tisquennas.

G. *Petra, e leac'h ma zeo cazstizet ar re zaonet.*

R. Salocraç, e leac'h ma edo ar Sænt.

G. *Ha ne oa c'hoas den ebet en eê.*

R. Nan, Jesus-Christ a c'hortozent evit o lacaat da vont ebars.

G. *Corf maro Jesus-Christ er bez hac èn a oa dispartiet dious e zouelez.*

R. Nan, bez e oa bepred corf mab Doue.

G. *Perac e leverer en deus Jesus-Christ gouzanvet hac ez eo bet dazorc'het ervez ar scrituriou.*

R. Dre ma o devoa diouganet ar brofeted quement a so c'hoarvezet gantàn.

G. *E pe stad ema Jesus-Christ en eê*

R. Azezet en tu-deou da Zoue oll-c'halloudec.

G. *Doue hac èn en deus un dourn deou hac un dourn cleiz.*

R. Nan, quement-ze ne deo nemet evit disquez ar galloud bras eus Jesus-Christ

G. *Perac e leverer ez eo azezet.*

R. Evit disquez ema er peoc'h.

G. *Perac c'hoas.*

R. Evit disquez ez ea barner ha roue.

## PEMPET GUENTEL.

*Eus ar Varn.*

Peoc'h Jesus - Christ en eé ha vir quet outan na zeu da gaout sourci ac'hanomp, pa eo dreizâ e teu deomp oll c'hraçou Doue. En eo ar Belec-bras, a erbed evidomp, hac a guinnig bepred da Zoue ar sacrifiç eus e varo hac eus e hassion, pehini en deus quinniguet ur veach var ar groas : gouarn a ra e Ilis gant an esquibien, gant an doctoret ha gant ar veleien all, pere a scoazia gant e Speret-Santel. Ac'hano e teui da varn ar re veo hac ar re varo. Ar bed-mâ a vélomp, a vezo casset da netra un deis a vezo. Quement a so var an douar a vezo peurzevet gant an tan; an heol hac al loar a gollo o scleigen ; ar stered a gouezo eus an eê; ar bed oll a vezo discaret; an Ælet a sono gant an drompill hac a strollo a bep-tu ar re varo pere a ressuscito hac a savo eus o beziou. Jesus-Christ a zisquenno eus

an eê var ar goabrou, leun a veurdet; ar re vad a vezo lequeet en tu deou dezan, hac ar re fall en tu cleis dezan, o barn a rai oll ervez o oberou : guervel a rai ar re-vad en e varados hac e strinco ar re fall en tan pehini ne vougo biquen. Ne ouzer quet peur e teui ar varn-ze, hoguen guir eo penaus e touello an oll.

G. *Jesus-Christ en eê hac-ên na zeu quet da guemeret sourci eus e Ilis.*

R. Eo, e gouarn a ra gant an esquibien ha gant ar veleien.

G. *Ha n'ef-ên quet Belec e-unan.*

R. Ia, ar Belec bras eo pehini a erbed evidomp.

G. *Pe seurt sacrifiç a guinnig-ên.*

R. An hevelep hini en deus quinoiguet var ar groas.

G. *Ha ne zui-ên mui var an douar.*

R. Dont a rai da varn ar re veo hac ar re varo en deis diveza eus ar bed.

G. *Petra a c'hoarvezo en diveza-ze.*

R. Quement a so var an douar a vezo devet.

G. *Nac an eê.*

R. Ar stered a gouezo, an heol hac al loar a gollo o sclerigen.

G. *Petra a rai an Elet.*

R. Guervel a raint an oll dud gant ar son eus an drompill.

G. *Ha penaus e teui Jesus-Christ.*

R. Var ur voabren e tisquenno gant ur c'hloar hac ur veurdet-vras.

| | |
|---|---|
| G. *Penaus e varno an dud.* | G. *Peur e teui ar varnze.* |
| R. O barn a rai ervez ar pez o devezo gret | R. Den n'er goar. |

## C'HUEC'HVET GUENTEL.

### *Eus ar Speret-Santel.*

Ar Speret-Santel a so ar garantez, pehini eo Doue e-unan, da lavaret eo, ar garantez speredus, dre behini an Tad peur-badus, en em gar e-unan hac a gar e vap, ha dre behini ar Map a gar e Dad hac en em gar e-unan. Dont a ra eta eus an Tad hac eus ar Map; par eo dezo evitan da veza ur person dishevel eus an Tad hac eus ar Map. Doue hac autrou eo eveldo, dign eo da veza azeulet ha meulet quevret ganto, hac an enor-ze a rentomp dezan o lavaret : gloar ra vezo rentet d'an Tad, d'ar Map ha d'ar Speret-Santel; evel ma oa en derou, ha bremâ ha bepred hac e amzer an amzeriou. Evel-ze bezet gret. En eo en deus comzet dre c'henou ar Bro-

feted, an Ebestel, an Avielerien hac ar re oll a so bet aliet gant Doue. Speret-Santel a c'halvomp anezan abalamour ma eo èn a ro àr vnez eus ar speret, ar santelez hac ar c'hraç pehini hor rent leal hac hetus dirac Doue. An donæson-ze eus ar Speret-Santel eo ar garantez evit Doue squignet en hor c'halonou, pehini a laca ac'hanomp da gaout plijadur o c'heulia e ioul; ha pa ve brassoc'h ar blijadur-ze eguet an hini hon eus oc'h ober hon ioul, e reomp oberiou-mad, pere a zellit deomp ar vuez peur-badus. Na helloup quet ac'hanomp hon-unan caout plijadur e netra all nemet er pez a blich d'ar squianjou hac er pez a sell ouzomp hon-unan; racze na hellomp ober mad ebet hep graç Doue, pehini eo graç ar Speret-Santel.

G. *Petra eo ar Speret-Santel.*
R. Ar garantez eo a so Doue zoquen.
G. *Eus a belec'h e teu*
R. Eus an Tad hac eus ar Map.
G. *Hac ingal eo dezo:*
R. Ia, Doue hac autrou eo eveldo.
G. *Penaus e azeulomp anezan gant an Tad hac ar Map.*

R. O lavaret : gloar ra vezo rentet d'an Tad d'ar Map ha d'ar Speret-Santel....

G. *Perac e c'halvomp anezan Speret-Santel.*

R. O veza ma ro deomp ar santelez pehini eo ar vuez speredus.

G. *Petra eo an donæson-ze eus ar Speret-Santel.*

R. Ar garantez evit Doue eo, pehini a zeu ennomp dre e c'hraç.

G. *Petra a ra ennomp ar garantez-ze.*

R. Hoo lacaat a ra da gaout plijadur oc'h ober ioul Doue.

G. *Ar blijadur-ze hac hi a so naturel deomp*

R. Salocraç, ne deo quet.

G. *E petra hon eus-ni plijadur ervez hor pleg.*

R. Oc'h ober hon ioul hac o voalc'hi hor squianjou.

G. *Penaus eta e hellomp-ni ober oberiou-mad.*

R. Dre c'hraç Doue ha dre zonæson ar Speret-Santel.

---

## SEISVET GUENTEL.

### *Eus an Ilis.*

An ilis eo ar strollad eus an oll dud christen, da lavaret eo, eus ar re a serviche Doue ervez ar guir religion en deus desquet en e-unan. An Ilis a so Unan, Catolic hac Apostolic. Unan eo, abalamour ma z'eo ar strollad a dud

reizet mad, ur c'horf eus a behini Jesus-Christ eo ar penn. Na hell quet eta beza dispartiet. Ar re en em zisparti diouti, evel an Heretiquet hac ar Chismatiquet, a choum ermez, hoguen ne reont quet un Ilis all. Evel ur vreac'h pe ur membr all eo pehini a so dispartiet dioc'h ar penn. An Heretiquet eo ar re a zesq ul lezen all ha ne d'eo quet hini an hini; ar Chismatiquet eo ar re a fell dezo ober ur c'horf a gostez. An Ilis a so santel dre ar pez a zesq deomp, dre he sacramanchou, dre he fenn, pehini eo Jesus-Christ, ha dre gals eus e memprou, rac ne dint quet oll santel. An Ilis e deus en he mesq var an douar un niver bras a dud fall; ha ne vezo nemet er varn diveza e vezo gret an disparti anezo. An ilis a so catolic, da lavaret eo, hollec, abalamour ma zeo squignet dre an oll amzeriou hac e quement leac'h so. An hevelep Ilis eo pehini e deus quenderc'het abaoue Adam, Noe, Abraham hac an oll Batriarchet bete Moizès. Abaoue Moizès, ar veleien vras disquennet eus e vreur. Aaron, o deus

quenderc'het bete Jesus-Christ, hac abaoue Jesus-Christ, e anavezomp ar chaden eus an oll Babet a so bet goude sant Per. An Ilis a so squignet dre an oll vroiou eus ar bed, hac e quement lec'h so e deus an hevelep feis hac en em servich eus an hevelep sacramanchou. Hanvet eo Apostolic, abalamour ma vir ar pez o deus desquet an Ebestel, hac abalamour ma pign ar chaden eus e esquibien betec an ebestel, dreist pep-tra en Ilis Romèn, e pehini e gouarn ar penn guelus eus an Ilis hollec.

G. *Petra eo an Ilis.*
R. Ar strollat eus an dud leal dindan an hevelep penn.
G. *Petra eo an dud leal.*
R. Ar re a heuil ar guir lezen.
G. *Pehini eo ar guir lezen.*
R. An hini en deus desquet Doue e-unan
G. *Pere eo mercou ar guir Ilis.*
R. Ma zeo unan, Santel, Catolic hac Apostolic.
G. *Penaus ef-hi unan*
R. Abalamour ma zeo unanet dindan ur penn epquen.
G. *Piou eo he fenn.*
R. Jesus-Christ.
G. *Ha ne deus-hi quet ive ur penn guelus var an douar.*
R. Eo, ar Pap, pehini a zalc'h leac'h saut Per.

G. *Petra eo an hereti-quet.*

R. Ar re a fell dezo ober un Ilis neyez a gostez.

G. *Penaus an Ilis ef-hi Santel.*

R. Dre al lezen a zesq deomp, dre he sacramanchou hac he fenn pebini eo Jesus-Christ.

G. *He oll memprou hac-hi a so santel.*

R. Nan, beza ez eus en o mesq re vad ha re fall bete deis ar varn.

G. *Petra eo an Ilis Catolic.*

R. Da lavaret eo, Ilis hollec.

G. *Penaus ef-hi hollec.*

R. o veza ma en em squign dre an oll amzerion, abaoue ma eo crouet ar bed.

G. *Hac en em squigna a ra ive dre guement leac'h so.*

R. Ia, an Ilis epquen eo dre ar bed oll.

G. *Petra eo Apostolic.*

R. Evit disquez e vir ar pez o deus desquet deomp an Ebestel.

G. *Ha petra c'hoas.*

R. Penaus e Esquibien a so e leac'h an Ebestel.

---

## EISVET GUENTEL.

### *Eus a Communion ar Sænt.*

Communion ar Sænt ne deo quet epquen an darn eus a sacramant sacr ha quelus eus an Auter, hoguen beza ez eo oc'h-penn rann an oll vadou speredus etre oll vemprou an Ilis.

Na reomp oll nemet un hevelep corf, petra beunac ma lion eus cargou dishenvel, da zesquî, da c'houarn, da servicha eguis ma o deus implijou dishenvel, lodennou corf an den. Ar re oll a so en Ilis ma emaint e stad a c'hraç, o deus o lod en oll bedennou hac en oll oberiou mad a rer enni. Ar re a so ermez eus an Ilis, da lavaret eo, ar re a so escumunuguet, n'o deus pers ebet enno quen-neubeut hac ar bayanet. Rac an Ilis e deus ar guir da escumunugui quement o deus gret pec'hejou bras, hac evit pere na fell quet dezo ober pinigen. Beza ez eus darempred etre an Ilis eürus, pehini a so en eê, hac an Ilis a stourm, pehini a so var an douar. Ar Sænt a scoazia ac'hanomp dre o fedennou, muioc'h c'hoas goude o maro eguet diaguent. An eneou a so er purgator a hell ivc caout lod e Communion ar Sænt. Abalamour da-ze eo mad ober evit ar re varo pedennou, aluzennou hac oberiou all a garantez.

G. *Petra eo Communion ar Sænt.*

R. An union eus an oll vadou speredus.

G. *A beleac'h e teu an union-ze.*

R. O veza ma zomp oll memprou eus ur c'hoif epquen.

G. *Pere eo ar re o deus pers enni.*

R. Ar re oll a so en Ilis.

G. *Ar re a so escumunuguet hac-hi o deus ive lod enni.*

R. Na hellont caout, quen-nebeut hac ar Batanet.

G. *Pere eo ar re a so escumunuguet gant an Ilis.*

R. Ar re o deus gret pec'hejou bras hac evit pere na fell quet dezo ober pinigen.

G. *Communion ar Sænt hac-hi en em asten betec an ee.*

R. Ia, ar re eürus a scoazel ac'hanomp dre o fedennou.

G. *Hac en em astenn a ra ive betec ar purgator.*

R. Ia, gallout a reomp diboania an eneou a so ennan.

G. *Penaus a hellompni o diboania.*

R. Dre ar pedennou, an aluzennou hac an oberiou-mad.

## NAVET GUENTEL.

### *Eus a zistol ar pec'hejou.*

Ne deus a zistol pe a drugarez evit ar pec'hejou nemet en Ilis Gatolic, hac un heul eo eus a Gommunion ar Sænt. O veza ma zomp memprou Jesus-

Christ, hon eus lod en e zellidou diui-verus; hac o veza ma zeo Doue, en deus ar galloud da zisteurel ar pec'he-jou. Ar galloud-ze en deus roet d'e Ebestel, en ur lavaret; diguemerit ar Speret-Santel; ar re da bere ho pezo disteuret o fec'hejou, e vezo distaulet dezo; hac ar re da bere ho pezo e dalc'het, e vezo dalc'het dezo. Eus an Ebestel, ar galloud-ze a so tremenet d'ar re o deus lequeet da veleien, hac evel-ze eo padet betec enomp. An distol eus ar pec'hejou a so roet da guenta er vadisiant, pehini o lamm oll, quercouls ar pec'het original, gant pehini ez omp ganet, evel bugale da Adam, quercouls ar pec'hejou a ra pep hini, hac a hanver pec'hejou gret bre-mà. Goude ar vadisiant ez eus c'hoas ur vellaen, pehini eo sacramant ar binigen, a so red evit ar pec'hejou marvel, hac a so talvoudus bepred evit ar pec'hejou veniel. Ar pec'het marvel eo an hini a ra coll grac Doue, hac a laca da veza dign eus ar maro peur-badus, evel ar muntr, an avoul-triach hac al laëronci. Ar pec'het ve-

niel eo an hiui na zoug quet a-grèn ar garantez, evel ur gaou dister pe-hini na noas da zen, un disurs bian en debri, ur dievezdet bian er beden. Essoc'h eo caout an distol eus ar seurt pec'hejou-ze; hoguen au disterra pe-c'het a so bepred un droug bras meurbed.

G. *Ha caout a heller an distol eus ar pe-c'hejou ermez eus an Ilis Gatolic.*

R. Nan, rac na heller e gaout nemet dre Jesus-Christ.

G. *Da biou en deus-èn roet ar galloud-ze.*

R. D'e Ebestel.

G. *Eus an Ebestel da biou ef-èn tremenet*

R. D'an Esquibien ha d'ar Velcien.

G. *Dre be sort sacramanchou eo distaolet ar pec'hejou.*

R. Dre ar vadisiant ha dre sacramant ar binigen.

G. *Petra eo ar pec'het original.*

R. An hini a zen ganeomp er bed.

G. *Petra eo ar pec'het actual.*

R. An hini a reomp hon-unan.

G. *Petra eo ar pec'het marvel.*

R. An hini a zellid an ifern.

G. *Petra eo ar pec'het veniel.*

R. An hini na ra quet coll a-grèn graç Doue.

G. *Penaus e ve roet an distol eus ar pe-c'het actual.*

R. Dre ar Sacramant a Binigen.

G. *Nac eus ar pec'het original.*

R. Dre ar vadisiant pehini a zistol eus a bep sort pec'het.

G. *Ha tec'het a dleer dious ar pec'het veniel.*

R. Ia, an distera pec'het a so un droug bras meurbed.

---

## DECVET GUENTEL.

*Eus a zazorc'hidiguez hac eus ar vuez peur-badus.*

Na dleomp quet servija Doue en esperanç da veza eürus er bed-mâ, e pehini aliez an dud fall a so er joa hac an dud-vad er gloasiou. Goude ar maro ema hon oll esperanç. Credi a reomp penaus hon eneou na varvout quet, ha penaus hor c'horfou zoquen, goude beza breinet ha squignet, a vezo un deis a zeui, lequeet en ho stad quenta gant an oll-c'halloud eus a Zoue, hac unanet adarre gant hon eneou hep beza mui dispartiet diouto : quementze eo a c'balvomp dazorc'hidiguez ar c'hic pe ar c'horfou. En deis divesa ar re varo a zazorc'ho evit mont d'ar varn gant ar c'horfou o deveze

bet var an douar; ar vucz peur-badus a vezo gopr ar re vad, ar maro peurbadus a vezo poan ar re fall. Ar vuez peur-badus a so henvelequeet er Scritur oc'h ur pred pe oc'h un eureud, evit disquez al levenez anezi : rouantelez eo ive hanvet, evit disquez penaus ar Sænt a so cals eürussoc'h en eê, eguet ne deo ar rouanez var an douar. An hano a varados a fell lavaret ul liors dudius; hoguen, guir eürusdet ar Sænt eo guelet splan Doue, pehini eo ar gaerdet hac ar vadelez dreist pep-tra. Er c'hontrol, ar re zaounet a so en ifern, pehini a so ur prison euzus, ur plaç tenval e pehini int devet gant un tan ha na vougo quet, ha crignet gant ur preon ha ne varvo quet, da lavaret eo, gant ar broudou eus o c'houstianç. Eno ema an daelou hac ar scrignou dent da lavaret eo, an dristidiguez, an disesper hac ar gounnar.

G. *Hac er bed-ma eo e tleomp caout fiziang da veza eürus.*

R. Nan; goude ar maro epquen eo.

G. *Hon eneou hac-hi a varf ive gant hor c'horfou.*

| | |
|---|---|
| R. Salocraç ha hellont quet mervel. | G. *Na direz ar re fall.* |
| G. *Hor c'horfou hac-hi a varo evit birviquen.* | R. Ar maro peur-badus. |
| R. Nan, ne deo nemet betec an dazorc'hidiguez epquen. | G. *Petra eo ar vuezpeur-badus.* |
| G. *Penaus e erruo an dazorc'hidiguez.* | R. Ar peoc'h eo ha joa ar barados. |
| R. Ar re varo oll, a guemero adarre an hevelep corfou o devoa pa edont beo, evit beza cunduet da varn Doue. | G. *Petra eo rouantelez an eê.* |
| G. *Petra a zeuint-hi goude ar varn.* | R. An hevelep tra eo. |
| R. Divez ar re vad a vezo ar vuez peurbadus. | G. *Petra eo eûrusdet ar Sænt* |
| | R. Guelet Doue eo. |
| | G. *Petra eo ar maro peur-badus.* |
| | R. Poaniou an ifern. |
| | G. *Petra eo e boaniou.* |
| | R. An devaligen, an tan, broudou ar goustianç. |

---

## UNNECVET GUENTEL.

*Eus a beden an Autrou.*

Cetu amâ peden an Autrou : « hon » Tad pehini so en envou, hoc'h hano » bezet santeleet ; roit deomp ho rou- » antelez ; ho polontez bezet gret var

» an douar evel en eê; roit deomp
» hirio hor bara pemdeziec; pardou-
» nit deomp hon offançou evel ma
» pardounomp d'ar re o deus hon
» offancet; ha n'hon abandounit quet
» d'an dentation; mæs hon dieubit
» a zroug. Evel-ze bezet gret. » Na
leveromp quet : va Zad... roit din,
evit disquez penaus na bedomp quet
epquen evidomp, mæs ive evit an
llis oll. Doue a hanvomp hon Tad,
dre ma zeo digantâ e teu deomp ar
vuez, quement ha ma zomp ha que-
ment hon eus, hac o veza ma hor
rent e graç breudeur da Jesus-Christ
e vap unic. Beza e ma e pep lec'h,
hoguen en envou eo dreist pep-tra,
a zisquez deomp e c'hloar. E hano a
so santeleet pa ro dezan ar grouadu-
rien an enor a so dleet dezân : er
c'hontrol, disenoret eo gant ar pe-
c'hejou, dreist-oll, gant pec'hejou ar
gristenien, pere a laca ar guir deoliez
da veza dispriset gant an dud disleal.
Rouantelez Doue eo ar vuez peur-
badus, a c'hortozomp goude ar maro,
hac ar c'hraç pehini hor c'hundu dy,

hac a vir na zeue ar pec'het da veza crevoc'h evidomp. Ioul Doue a vê gret var an douar evel en eê, ma ne zeuemp quet da heulia hon ioul hon-unan, ha ma sentemp oc'h Doue evel ma ra an Elet hac ar re eürus : rac hon ioul a so fall bepred, pa ne deo quet henvel oc'h hini Doue.

G. *Livirit peden hon Autrou.*

R. Hon Tad pehini a so en envou....

G. *Perac ne livirit-hu quet : va Zad.*

R. O veza na bedan quet Doue evidon va-unan.

G. *Penaus ef-èn ho Tad.*

R. Abalamour m'en deus va gret oll ar pez ma zoun.

G. *Ha ne d'oc'h-hu quet e grouadur en ur fæçon-all.*

R. Eo, dre e c'hraç, o veza breur da Jesus-Christ.

G. *Perac e livirit-hu e ma en eê quentoc'h eguet e leac'h all.*

R. Ô veza ma zeo eno e velomp guelloc'h e c'hloar.

G. *Penaus eo santeleet hano Doue.*

R. Dre an enor a rent dezan ar grouadurien.

G. *Petra eo rouantelez Doue.*

R. Ar vuez peur-badus

G. *Penaus eo sevenet e ioul var an douar.*

R. Pa ren e c'hraç ennomp.

G. *Hon ioul hac-hi a so mad hep beza henvel ous ioul Doue.*

R. Nan, na hell beza nemet fall.

G. *Gant piou eo sevenet ioul Doue en eê.*

R. Gant an Elet ha gant ar re eürus.

## DAOUZECVET GUENTEL.

*Heul eus a beden an Autrou.*

Ar bara pemdeziec eo ar vagadurez eus a bep dervez, ha quement tra a so red evit ar c'hendalc'h eus ar vuez. An oll dud a dle anaout eo digant Doue e teu dezo ar pez a zo red evit beva, quen d'ar re binvidic, quen d'ar re baour, ha bemdez e tleomp goulen a-nevez hor bara, o veza ma teu hon ezom da nevezi bepred. Ar bara-ze eo c'hoas ar vagadurez speredus eus hon eneou, coms Doue, ar c'hraç, sacramant an auter. Goulenn a reomp oc'h Doue an distol eus hor pec'hejou, o veza ma zomp pec'herien oll, ha bemdez a reomp da viana faziou dister, pere a so cousgoude gablus-bras. Aotrea a reomp ne zistolo quet Doue, ma ne zistolomp quet d'ar re all. Evit en em viret oc'h ar pec'hejou, e pedomp Doue da zistrei divarnomp an droug-ioulou hon doug dezo hac e divez d'hor miret dioc'h

pep sort droug, ha dreist pep-tra dioc'h argadou an aërouant, pehini eo an droug.

G. *Petra eo hor bara pemdeziec.*

R. Quement tra a so red evit ar vuez.

G. *Petra eo pemdeziec*

R. Eus a behini hon eus ezom bemdez.

G. *Petra eo c'hoas ar bara-ze.*

R. Ar vagadurez speredus.

G. Petra eo c'hoas.

R. Coms Doue, ar c'hraç, corf Jesus-Christ.

G. *Hac an dud oll a ra pec'hejou.*

R. Ia, pec'herien omp oll.

G. *Ha ni a dle disteurel d'ar re all.*

R. Ia, mar fell deomp e tistolfe Doue deomp.

G. *Petra a zoug ac'hanomp d'ar pec'het.*

R. An droug-ioul.

G. *Penaus a hellomp-ni enebi outhi.*

R. Dre c'hraç Doue.

G. *Piou eo an droug.*

R. An diaoul.

---

## TRIZECVET GUENTEL.

### *Eus ar Pedennou all.*

Goude ar *Bater*, ar pedennou pemdeziec eus ar gristenien eo ar *Gred*, evit enori Doue, o tisquez hor feiz; Ar *Confiteor*, evit goulen digantâ an distol eus hor pec'hejou; hac an *Ave*

*Maria*, evit enori ar Verc'hes santel, hac evit goulen diganti he fedennou. An oll gristenien a dle gouzout ar pedenou-ze, hac o lavaret da neubeuta bemdez, diouz ar mintin ha diouz an noz. Mont a dleont ive, quement ha hellont, d'an officçou eus an ilis, pehini a so gret dreist pep-tra eus a Salmou David, ha dispartiet e eis heur dishevel, Gousperou, Complijou, Matinezou, Laud, Prim, Tierç, Sest ha Non. Red eo c'hoas taul evez oc'h ar pedenou a lavar ar veleien en oferen, pa roont ar vadisiant hac ar sacramanchou all, pa roont an dour biniguet hac oc'h an oll vennosiou all eus an Ilis. Hoguen ne d'eo quet pedi Doue silaou pe lavaret comzou, ma n'eo quet prederiet ar speret. An diverr eus an oll bedennou hac eus an oll lezen gristen, eo Sin ar groas. Pedi a reomp Doue, o lavaret : en hano, pa hanvomp an Tad, ar Map hac ar Speret-Santel, ec'h anavezomp mister an Drindet; ha pa reomp ar groas gant an dourn, e vercomp mister ar Redemption, ha dre-ze hini an Incarnation.

G. *Pere eo ar pedenou pemdeziec eus ar gristenien.*

R. Ar Bater, an Ave, ar Gredo hac ar Gonfiteor.

G. *Livirit an Ave, ar Gredo hac ar Gonfiteor.*

R. Ave Maria, Credo in Deum, Confiteor Deo....

G. *Ha pedi Doue eo lavaret ar Gredo.*

R. Ia, e veuli eo en e hano.

G. *Petra eo ar Gonfiteor.*

R. Un anzao eus hor pec'hejou.

G. *Da betra e servich.*

R. Evit caont an distol anezo.

G. *Da betra e servich an Ave.*

R. Evit goulen pedennou ar Verc'hes Santel.

G. *Peur e tleer lavaret ar bedir beden-ze.*

R. Bemdez, dious ar mintin ha dious an nos.

G. *Eus a betra ez eo gret offiç an Ilis.*

R. Eus a Salmou David dreist pep-tra.

G. *E pe heuriou ef-èn rannet.*

R. E eis, Gousperou, Complijon, Matinezou, Laud, Prim, Tierç, Sest ha Non.

G. *Evit pedi Doue hac avoalc'h eo lavaret comzou.*

R. Red eo ive o ve prederiet ar speret.

G. *Petra eo an diverr eus an oll bedennou hac eus an oll lezen gristen.*

R. Sin ar Groas.

G. *Petra a verq ar c'homzou.*

R. E credomp en Drindet hac o pedomp anezan.

G. *Petra a verq ar finv eus an dourn.*

R. E credomp en incarnation hac en dasprenadurez dre groas Jesus-Christ.

## PEVARZECVET GUENTEL.

*Eus an Decalog.*

An Decalog, pe an dec gourc'hemen a roas Doue d'an Israelitet en distro, eo, 1. N'ho pezo Doue all ebet nemedoun-me; na reot quet a idol nac a squeuden evit e azeuli. 2. Na guemerot quet hano Doue e væn. 3. Ho pezet sonch da santeleat deis an ehan. 4. Enorit ho tad hac ho mam evit ma vevot pell amzer. 5. Na lazot quet. 6. Na gouezot quet en avoultriach. 7. Na laërot quet. 8. Na zougot quet a desteni e gaou a enep ho nessa. 9. Na c'hoantaot quet e c'hrec. 10. Na c'hoantaot quet e vadou. Evit derc'hel ar gourc'hemennou-ze diudan evor, int bet lequeet e rimou.

1. Un Doue epquen a adori,
   Ha dreist pep-tra oll a gari.
2. Hep caus e hano na doui quet,
   Nac ive netra eus ar bed.
3. Miret a ri an oll Suliou,
   Gant œuvrou-mad ha pedennou.

4. Da dad, da vam a enori,
Ha da vuez e astenni.
5. Mir ue lazi den ebet,
Nac a galon nac en effet.
6. Lubric mir ne vezi nepred,
Dindan boan da veza daonet.
7. En em zioual dious laëronci,
Na dommach d'az hentez na ri.
8. Na gueier na fals testeni,
Mir birviquen na liviri.
9. Madou ar re all na c'hoanta quet,
Evit o c'haout hep guir ebet.
10. Na c'hoanta dre luxur pec'hi,
Nac e sonch vil n'en em blìji,

An oll gourc'hemennou-ze a so dalc'het e daou; caret Doue dreist peptra hac an nessa eveldomp hon-unan. Hoguen pep den eo hon nessa.

| | |
|---|---|
| G. *Petra eo an Decalog* | R. Na douimp qnet e væn. |
| R. An dec gourc'hemen a Zoue. | G. *Nac an trede.* |
| G. *Livirit-o.* | R. Santela ar Sul. |
| R. Un Doue epquen a adori.... | G. *Nac ar pevare.* |
| G. *Pehini eo ar c'henta gourc'hemen.* | R. Enori e dad hac e vam. |
| R. Adori Doue, ha Doue epquen. | G. *Nac ar pempet.* |
| G. *Nac an eil gourc'hemen.* | R. Na lazimp quet. |
| | G. *Nac ar c'huec'hvet.* |
| | R. Na gouezimp quet e avoultriach. |

G. *Nac ar seisvet.*
R. Na laerimp quet.
G. *Nac an eisvet.*
R. Na zouguimp quet a fals testeni.
R. *Nac an navet.*
R. Na zesirimp quet grec hon nessa.
G. *Nac an decvet.*
R. Na c'hoantaimp quet e vadou.

G. *Piou eo hon nessa.*
R. An oll dud.
G. *E ped e heller derc'hel ar gourc'hemennou-ze.*
R. E daou.
G. *Pere int-hi.*
R. Caret Doue dreist pep-tra, hac hon nessa eveldomp hon-unan.

---

## PEMZECVET GUENTEL.

*Eus an tri gourc'hemen quenta.*

Ar c'henta gourc'hemen a ordren deomp enori Doue evel hor c'hrouer hac hor mæstr oll-c'halloudec, hac an dra-ze eo a c'halver azeuli. E enori a reomp dre ar feiz, o credi stard ar pez en deus desquet d'e Ilis; dre an an esperanç, o c'hortoz gant fisianç ar madou en deus goestlet deomp, dre ar garantez, o caret anezan eus a greis hor c'halon hac o viret e c'hourc'hemenou. Red eo eta seuti oc'h Doue, e bedi alies, enori ar grouadurien, e

guel anezan epquen, e enori e-unan er fæçon ma en deus er gourc'hemenet er guir religion. An eil gourc'hemen a zifen ouzomp ne douemp e fæçon ebet, nemet e barn e ve, pe evit oher ul le liduz bennac. Difenn a ra c'hoas stardoc'h ne vlasfememp, da lavaret eo, ne gomzemp gant disprijanç eus a Zoue pe eus ar Sænt. An trede gourc'hemen a ordren deomp santela an deis a ehan, da lavaret eo, ar Sul, e coun eus a grouidiguez ar bed, hac eus a zazorc'hidiguez Jesus-Christ. Red eo tremen an deis-ze o pedi, o tesqui al lezen gristen, oc'h ober oberiou-mad, hac o tec'het dioc'h pep pec'het, ha dioc'h pep labour ha na ve quet agrèn red.

G. *Petra eo azeuli Doue.*

R. E enori eo evel hor mæstr oll-galloudec.

G. *Penaus ec'h enoromp-ni Doue.*

R. Dre ar feis, an esperanç hac ar garantez.

G. *Penaus e tisquezomp-ni e carromp Doue.*

R. O viret e c'hourc'hemennou.

G. *Hac aotreet eo enori ar grouadurien.*

R. Ia, er guel eus a Zoue.

G. *Hac en a heller toui.*

| | |
|---|---|
| R. Nan, nemet pa ve red hac e guir. | R. Ar Sul eo. |
| G. *Petra eo ul leoudouet.* | G. *Oc'h ober petra a dleer e dremen.* |
| R. Ur goms flemmus, injurius da Zoue pe d'ar Sænt. | R. O tesqui an dcoliez hac o pedi Doue. |
| G. *Pehini eo an deis a ehan en hon touez.* | G. *Dious petra e tleer tec'het.* |
| | R. Dious al labour ha dious ar pec'het. |

## C'HUEZECVET GUENTEL.

*Eus ar pevare, eus ar pempet hac eus ar c'huec'hvet gourc'hemen.*

Ar pevare gourc'hemen a ordren d'ar vugale enori o zadou hac o mamou, silaou o c'helennadurez, senti oc'h o gourc'hemennou; tenna frouez eus o alion, o servicha hac o scoazia e pep-tra. An distera faziou a enep an tadou hac ar mamou a so pec'hejou bras. Red eo ive douja hon tadou speredus, en esquibien, ar veleien, ar Bastoret, ar mistri a zesq ac'hanomp, red eo enori ha douja ar roue hac e officerien, o arvesti penaus oe Doue en deus o lequeet da c'hour-

c'hemenna deomp. Ar pempet gourc'hemen a zifenn laza, squei, lavaret flemmou, en em venji, cassaat unan bennac, caret droug dezàn, hac en em lacaat e buaneguez. Ar c'huec'hvet gourc'hemen a zifenn a bep seurt oberiou fall, dournaterezion ha comsou lous; red eo zoquen pellaat ar songesonnou dioutho, tec'het dious an darempredou risclus, dious al lezireguez, hac ar eher-vad, disprijout an dillad caër hac ar braguerezou. Hor c'horf a so tiez ar Speret-Santel, arabad eo o sautra.

G. *Penaus e tleer enori e dad hae e vam.*

R. O tenna frouez eus o c'helennou hac o senti outo.

G. *Hac un droug bras eo o lacaat da nec'hi*

R. Ia, ur pec'het bras eo.

G. *Pere eo hon tadou speredus.*

R. An Esquibien, ar Veleien hac ar re oll a zesq ac'hanomp.

G. *Da betra hon oblich c'hoas ar gourc'hemen-ze.*

R. Da senti oc'h ar Roue hac oc'h o Offlcerrien.

G. *Ar gourc'hemen a zifen da laza, hacèn a zifen ive da squei.*

R. Ia, ha da lavaret flemmou.

G. *Ha beza eo'h heller en em venji pe gassaat ur re bennac.*

| | |
|---|---|
| R. Nan, arabad eo cassaat den ebet. | R. Ia, ar sellou, ar c'homzou hac ar songesonou. |
| G. *Dindan an hano a avoultriach, petra a so difennet.* | G. *Petra a dleer da ober evit tec'het eus ar pec'hejou-ze.* |
| R. Quement tra lous a so. | R. Pedaat dious al lezireguez hac an darempredou fall. |
| G. *Ar sellou lous hachi a so ive difennet.* | |

## SEITECVET GUENTEL.

*Eus ar pevar gourc'hemen diveza.*

Ar seisvet gourc'hemen a zifenn quemeret madou an nessa, quen e-cuz ha dre droïdel, quen dre ners hac e splan, evel ne garemp quet e ve quemeret ar pez a so deomp. Mar hon eus quemeret un dra bennac, eo red e zascori, anez ar pec'het na ve quet distolet deomp. Mar hon eus ezom eus a un dra bennac, eo red e c'hounit dre hol labour, pe e c'houlen eguis aluzen. An eisvet gourc'hemenn a zifenn douguen fals testeni dirac ar barnerien, tamall den e gaou, rei da anaout

faziou ar re all ma ne deo quet anavezet, nemet red e ve e lavaret evit ur mad brassoc'h. Difenn a ra ive a bep sort gueier, ha dreist pep-tra, a rafe gaou oc'h ur re bennac. An navet gourc'hemen a zifen c'hoantaat plijadur fall ebet, ermez eus ar Briedelez na zoquen en em blijout a ioul vad er seurt songesonnou-ze. An decvet gourc'hemen a zifenn c'hoantaat madou an nessa, nemet evit o c'haout ervez ar guir, evel ma cafemp mad e ve c'hoanteet hor re. Ar c'hoantjou fall a so ar penn-aheg eus an oll bec'hejou, ha ne reomp droug nemet dre ar garantez direis evit an enoriou, evit an arc'hant, pe evit ar blijadur.

G. *Perac ne dleer quet quemeret madou an nessa.*

R. O veza na garremp quet e ve quemeret hor re.

G. Ha *fall eo o c'hemeret dre droidel.*

R. Ia, rac laërez eo.

G. Ha *beza ec'h heller miret ar pez a so quemeret.*

R. Nan, red eo e zascori quenta ma heller.

G. *Ar fals testeni hacèn ne deo difennet nemet dirac ar varnerrien.*

R. Difennet eo bepred tamall ar re zianteg.

G. *Ha beza ec'h heller coms eus an droug en defe gret ur re bennac.*
R. Ne deo quet, nemet red bras e ve coms anezan.
G. *Ha beza ec'h heller lavaret gueier.*
R. Nan, red eo bepred lavaret ar virionez.
G. *Petra a zifenn an navet gourc'hemen.*
R. Ar c'hoant eus ar plijadurezou vil.
G. *Petra a zifenn an decvet gourc'hemen.*
R. Ar c'hoant eus a vadou an nessa.
G. *Perac eo difennet ar c'hoantchou-ze.*
R. O veza ma zint ar penn-abeg eus an darn vuia eus ar pec'hejou.

---

TRIVEC'HVET GUENTEL.

*Eus an tri gourc'hemen quenta eus an Ilis.*

An Ilis eo hor mam; ha dre-ze e tleomp senti outhi, miret ar gourc'hemenou e deus gret deomp evit hon lacaat da viret guelloc'h gourc'hemenou Doue. Bez ez eus c'huec'h anezo peur-liessa.

1. Cleo devot a ben da pen,
   Bep sul, bep gouel an oferen.
2. Neuze pep labour a lezi,
   Evit da Salver a enori.

3. Coës a ri da viana
   Ur veach ar bloas hep nac'h netra
4. Ha da basq e sacramanti,
   Rac-ze e stad vad e vevi.
5. Yun a ri an daouzec deiziou,
   Ar c'horais hac ar vigilou.
6. Na da sadorn na da vener,
   Na zibri quic en nep amzer.

Ar c'henta gourc'hemen eo clevet an oferen. Ma na heller quet mont d'an oll officou, na d'an oferen bred an deveziou gouestlet da Zoue, au ilis a fell dezi e ve clevet da viana an oferen veurê penn-da-benn, ha gant un evez bras. An eil gourc'hemen eo coes e oll bec'hejou d'e velec e-unan, da nebeuta ur veach ar bloas. Dibaut eo ma tremener ur gueit amzer hep caout ezom a binigen; hac ar re pere goude beza gret pec'hejou bras ne glascont quet distrei oc'h Doue, na zellezont quet an hano a gristenien. An trede gourc'hemen eo tostaat ous communion santel corf Jesus-Christ, da viana ur veach ar bloas, var-dro gouelion Pasq, pephini en e barrez. Ne deo quet ne ve mad communia aliessoc'h, hac an

Ilis a garfe e teufe da gommunia da bep oferen quement hini a silaou anezi. Ne d'er quet obliget d'an daou c'hourc'hemen-ze quent an oad a reis, pa na heller quet c'hoas anaout ar mad dioc'h an droug.

G. *Perac e tleer miret gourc'hemennou an Ilis.*

R. O veza ma eo an Ilis hor mam.

G. *Livirit e gourc'hemennou.*

R. Cleo devot a benn-da-benn....

G. *Petra eta a so red da ober da sul da viana.*

R. Silaou an oferen.

G. *Hac avoalc'h eo e silaou.*

R. Nan, red eo ive pedi Doue gant evez.

G. *Ha red eo coes a veziou.*

R. Ia, da viana ur veach ar bloas.

G. *Perac quement-ze.*

R. Gant aon da vorza re bell ar pec'het.

G. *Ha red eo communia alies.*

R. Ia, c'hoant an Ilis eo.

G. *Da betra ez er dalc'het.*

R. Da gommunia da neubeuta ur veach ar bloas.

G. *E pe amzer.*

R. Da Basq.

G. *Da be oad ez er dalc'het d'an daou gourc'hemen-ze.*

R. Pa vezer squiantec avoalc'h evit anaout ar mad dioc'h an droug.

---

## NAONTECVET GUENTEL.

*Eus an tri gourc'hemen all eus an Ilis.*

Oc'h-penn ar suliou, ez eus deisiou goestlet da Zoue, a c'halvomp Gouelíou. Memor a rer enno eus a Visteriou ar religion, pe eus a hinienou eus ar Sænt. An daou c'houel brassa eo Pasq hac ar Pantecost. Pasq eo an deiz eus a zazorc'hidiguez Jesus-Christ. Ar Pantecost eo an deis e pehini e tisquennas ar Speret-Santel. Nedelec eo an deis eus a c'hinivelez Jesus-Christ. Ar Rouanez pe an Epifania eo an deis e pehini e oe azeulet gant ar Majed, a c'halvomp an tri Roue. Beza ez eus ive meur a vouel en enor d'ar Verc'hes santel, da sant Yan Badezour, d'an ebestel, ha da gals a sænt all, ervez ar c'hustum eus an ilis. Red eo beza sourcius bras, da bep Gouel, d'en em zesqui divar-henn ar mister pe buez ar sant. Ar pempet gourc'hemen eus an ilis eo yun ar c'horaïz penn-da-benn, an daouzec deiziou hac

ar vigilou. Ar c'horaïz a bad daouuguent dervez abars gouel Pasq, evit en em brepari dezan. An daouzec deision eo ar pevar amzer eus ar bloas, e pere e yunomp tri dervez en ur sizun. Ar vigilou eo an deiz diaraoc lod eus ar goueliou. Yun a rer o chom hep dibri abars cresteiz hac oc'h ober ur pred epquen. Ar c'huec'hvet gourc'hemen eo diouerel quic da vener ha da sadorn, e memor eus a bassion hac eus a veziad hon Autrou. An hevelep dioueridiguez a virer d'an oll devesiou yun.

G. *Petra eo ar goueliou.*
R. Devesiou goestlet da Zoue.
G. *dre be abeg.*
R. E memor eus ar misteriou, pe eus ar Sænt.
G. *Pere eo ar re vrassa*
R Pasq hac ar Pantecost.
G. *Petra eo Pasq.*
R. Deis dazorc'hidiguez hon Autrou.
G. *Petra eo ar Pantecost.*
R. An deis e pehini e tisquennas ar Speret-Santel.
G. *Petra eo Nedelec.*
R. Deis guinivelez hon Autrou.
G. *Petra eo an Epifania.*
R. Azeulidiguez ar Majed pe ar Rouanez.
G. *Var betra e tleer en em zesqui an deveziou gouel.*
R. Var ar mister, pe buez ar Sant.

G. *Da betra e seroich ar c'horaiz.*
R. D'en em aoza evit ar Pasq.
G. *Petra eo an daouzec deiziou.*
R. Tri dervez yun e pep-hini eus ar pevar amzer eus ar bloas.
G. *Penaus e tleer yun.*
R. Oc'h ober ur pred epquen, ha goude cresteiz.
G. *Perac e tiouerer quic da vener ha da sadorn.*
R. E memor eus a bassion hor Salver.

---

## UGUENTVET GUENTEL.

### *Eus ar Sacramanchou.*

Na hellomp quet seveni gourc'hemennou Doue dre hon ners hon-unan, red eo deomp caout ar c'hraç, hac e rei a ra deomp peurvuia dre vercou anat, a c'halvomp sacramanchou. Evelse er vadisiant, pa zeu an dour da voalc'hi ar c'horf en diavez, e teu ive ar c'hraç da netaat an ene endiabars. Piou bennac en deus diguemeret ar sacramant gant feis ha gant reiziou all a so red, a so sur, quement ha ma heller beza sur er vuezmâ, penaus en deus graç Doue, pe-

hiui eo ar brassa eus an oll vadou. Jesus-Christ eo en deus gret an oll sacramanchou, cvit rei da bep hini ac'hanomp dellidou e voad hac e varo, ha gret en deus sacramanchou evit an oll ezomou eus ar vuez speredus. Ar vadisiant a ra deomp mont enni, ha beza ganet a-nevez dre an dour ha dre ar Speret-Santel; ar gouzoumen hon laca da gresqui ha da greaat: sacramant an auter hor mag; a bare ar c'hlenvejou eus hon ene; an ouen hor c'hreva en heur ar maro, an urs a ro d'an Ilis beleien evit e servicha hac e gouarn; ar briedelez a ro dezi sujidi evit e laquaat da badout queit hac ar bed. Cetu aze ar seis sacramant.

G. *Petra eo ar sacramanchou.*
R. Siniou sclær hac anat eus a c'hraç Doue.
G. *Hac ar c'hraç a so red deomp.*
R. Ia, hep ar c'hraç na hellomp ober netra a vad.
G. *Ur mad bras eo eta tostaat ervad ous ar sacramanchou.*
R. Ar brassa mad eo eus ar bed-mâ.
G. *Piou en deus gret ar sacramanchou.*
R. Hon Autrou Jesus-Christ.

G. *Perat en deus-èn o gret.*
R. Evit rei deomp dellidou e voad.
G. *Pet sacramant so.*
R. Seis.
G. *Livirit-o.*
R. Ar Vadisiant, ar Gouzoumen, Sacramant an Auter, ar Binigen, an Nouen, an Urs hac ar Briedelez.

---

QUENTA GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus ar vadisiant.*

Den na lell gounit rouantelez Doue, neuet gane e ve a-nevez dre an dour ha dre ar Speret-Santel; rac an dud oll a so miro e Adam dre ar pec'het originé, ha quement hini a so badezet a zigemer ar vuez e Jesus-Christ. Ar vadisiant a so red eta d'an oll, d'ar vugale nevez ganet zoquen. Mar badezer un den en oad a reis, e oll bec'hejou a so distolet dezàn, hac ar pe en deus gret, quercouls hac an hini en deus digasset gantàn en ur bont er bed; hoguen red eo e ve desquet mad en deoliez gristen, e credti enni hac e anzafe enezi dirac an oll; e tiuac'he Satan

e bompou hac e oberiou ; e voestle da cench a vuez ha da viret gourc'hemennou Doue. Mar deo ur c'hrouadur a vadezer ar paëron hac ar vaëronez pere a goms en e 'eac'h er vadisiant, a lavar hac a voestl evitàn. Badezi a rer en ur scuilla dour var benn an hini a vadezer, hac o lavaret en evelep amzer : me ho padez en hano an tad, hac ar map hac ar Speret-Santel. Ar vadisiant a dle beza gret, quement ha ma heller, en Ilis, gant ur belec, ha gant an oll guisiou, hoguen dre ezom, pep den a hell badezi. Na roer quet ar vadisiant oc'h-pen ur veach, ha pep hini na ve badezet nemet ur veach.

G. *Ha red eo ar Vadisiant.*
R. Ia, evit mont e rouantelez Doue.
G. *Penaus e vadezer*
R. Scuilla a rer dour var benn an hini a vadezer en ur lavaret certen comzou.
G. *Pe seurt comzou.*
R. Me ho padez en hano an Tad, hac ar Mab hac ar Speret-Santel.
G. *Petra a ra ar sacrament-ze.*
R. Disteurel a ra an oll bec'hejou.
G. *Hoguen pe sort pec'het a hell beza gret ar buguel nevez ganet.*

R. Ar pec'het original.

G. *A betra e teu ar pec'het.*

R. Eus a bec'het Adam pehini e so tremenet d'e oll voenn.

G. *Petra a dle ober an hini a vadezer en oad a reis.*

R. Credi el lezen gristen hac en heulia.

G. *Petra e tle dinac'ha.*

R. An diaoul, e bompou hac e oberiou.

G. *Petra a dle da voestla.*

R. Miret gourc'hemenou Doue.

G. *Penaus ec'h all ar vugale ober quement-ze.*

R. Ar paëron hac ar vaëronez a ra evito.

G. *Hac azvadezi a heller.*

R. Nan, ne vadezer nemet ur veac'h.

---

## EIL GUENTEL VAR-N-UGUENT.

### *Eus ar Confirmation.*

Ar re nevez vadezet a dle diguemerout ar sacramant a Confirmation; hoguen o veza ne deo quet red agrèn ar sacramant-ze evit beza salvet, e c'hortozer abars e rei ma ve ar vugale desquet avoalc'h. An tadou hac ar mamou a dle desqui gant un acquet bras d'o bugale an oll lezen gristen, hac o c'has d'an ilis ha d'ar scoliou, ervez o ez hac o galloud, evit desqui

eno ar c'hatekis; ha mar teu o bugale da veza collet dre divouiziegez, hi a vezo quiriec eus a guemeut-ze dirac Doue. Ar vugale ive, eus o c'hostez, a dle silaou gant sourci ar c'helennou-ze, ha derc'hel sonch anezo epad o buez. Ar re a so desquet a dle beza casset d'an escop; rac ne deus nemetan hac en defe ar guir da gonfirmi; astenn a ra e zaouarn varnezo en ur bedi ar Speret Santel; goude e verq var o zâl sin ar groas gant an oleo sacr gret gant eol ha gant Balzam. Ar sacramant-ze hol laca da veza guir gristenien, evit na zeuimp quet da gaout mez rac croaz Jesus-Christ, evit ma enebimp gant calon oc'h oll dentationou ha ma vezimp er stad da c'houzanvi evit Doue. Evit disquez quement-ze eo e sco an escop var jod ar re a gonfirmi. Ne roer ar c'houzoumen nemet ur veach, quen-neubeut hac ar vadisiant.

G. *Peur e tleer rei ar gouzoumen d'ar vugale.*

R. Pa int desquet a-voalc'h.

G. *Piou a dle e desqui.*

R. An tadou hac ar

| | |
|---|---|
| mamou a dle en ober | *quement-ze.* |
| G. *Ha petra a dle ar vugale da ober.* | R. Penaus dre ar Sacramant-ze e tiguemeromp ar Speret-Santel evit beza guir gristenien. |
| R. Silaou ervad ar c'hentelliou ha der-c'hel sonch anezo. | G. *Penaus e vezer guir gristenien.* |
| G. *Piou en deus ar galloud da c'houzoumenni.* | R. Pa rêr penn oc'h argadou an diaoul ha pa c'houzanver pep-tra evit Jesus-Christ. |
| R. An escop epquen. | G. *Ha diguemerout a heller meur a veach ar c'houzoumen.* |
| G. *Penaus e ra.* | R. Salocraç, na receyer ar c'houzoumen nemet ur veach. |
| R. Astenn a ra e zaouarn en ur pedi ar Speret-Santel. | |
| G. *Petra a ra c'hoas.* | |
| R. Ober a ra sin ar groas var an tal gant an oleo sacr. | |
| G. *Petra fell lavaret* | |

---

TREDE GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a Sacramant an Auter.*

Sacramant an Auter eo ar c'horf hac ar goad eus a Jesus-Christ, a ro deomp, dindan ar speçou pe an doareou a vara hac a vin, evit magadurez d'hon eneou. Ar sacramantze a so gouestlet ha dispartiet er

sacrifiç Santel eus an oferen, pehini eo ar squeuden eus a sacrifiç ar groas, dre behini Jesus-Christ a so en em guinniget ur veach d'e dad evit pec'hejou an oll dud.

Oll sacrifiçou al lezen ancien a ioa ar squedennou eus a hini ar groaz: bac an oferen a leveromp, ervez Gourc'hemen Jesus-Christ, a zeu da nevezi bemdez ar memor eus ar sacrifiç bras-ze hac a ro deomp an ners anezàn. Ar belec a lavar penaus Jesus-Christ a roas penn d'ar sacramant-ze derc'hent e bassion, hac a lavar e gomzou zoquen, dre bere ar bara hac ar guin a so quemmet rac-tal en e gorf hac en e voad, hep ma veler en-diavez netra eus ar sencbamant, pebini ne anavezer nemet dre ar feis. Evel-se, petra-bennac na veloinp nemet bara ha guin evel diaguent, e credomp stard cousgoude penaus ema Jesus-Christ enno en ur fæçon burzudus; en evelep fæson ema oll dindan pephini eus ar speçou, ha dindan pep loden, evel dindan an oll; hep beza rannet na cresquet, hac hep paouez da veza en eê.

G. *Petra eo Sacramant an Auter.*

R. Ar c'horf hac ar goad eo eus hon Autrou Jesus-Christ, dindan ar speçou eus ar bara hac eus ar guin.

G. *Perac ef-èn roet evelse deomp.*

R. Evit beza magadurez d'hon eneou.

G. *Pelec'h eo gret ar burzud-ze.*

R. E Sacrifiç an oferen

G. *Petra eo an oferen.*

R. Ar squeuden eus a sacrifiç ar groas.

G. *Pe sort burzud a c'hoarvezas enni.*

R. E teu ar bara hac ar guin da veza quemmet e corf hac e goad Jesus-Christ.

G. *Penaus e ve gret ar cenchamant-ze.*

R. Dre gomzou Jesus-Chtist lavaret gant ar belec.

G. *Mœs guelet a reomp bepred ar bara hac ar guin evel diaguent*

R. Ia, rac ar speçou a choum enno.

G. *Penaus eta e anavezomp-nì ema Jesus-Christ enno.*

R. Dre ar feiz, o veza ma en deus e lavaret

---

PEVARE GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus ar gommunion.*

Na heller quet beva hep dibri; na beza yac'h hep dibri aliez. Evel-se na heller quet caout ar vuez eus an ene, pehini eo ar c'hraç, hep tostaat a vesiou ous ar gommunion santel; seul-vui ma

communier alies, seul-vui ar vuez-ze a so cre ha nerzuz. Mæs cousgoude ar re varo na hellont quet quemeret bouet, hac ar bouet, a ra vad d'ar re yac'h, a ra drong d'ar re glan, abalamour daze, evit communia en ur fæçon talvoudus, ez eo red beza discarg a bec'het marvel, hac e reisou mad. Ar c'henta reisou eo credi stard an oll visteriou eus ar religion gristen hac heman dreist pep-tra : na garot droug da zen, ha bezit a-unan gant hoc'h oll enebourien. Piou-bennac a dosta ouz ar sacramant-ze e stad fall, a eff hac a zebr e varnediguez, o veza na zilenn quet corf an autrou dious ar c'higou-all ha commun. Rac-ze n'er roer quet d'ar vugale nemet goude ma int deut d'an oad a reiz, ha ma int desquet-mad. Henvel a rer ar sacramant-ze *viatic* pe magadurez-hent, pa roer anezàn d'ar re glan prest da vervel, evit beza o magadurez er veach vras ez cont da ober.

G. *Ha red eo tostat ous ar Sommunion santel.*

R. Ia, o veza ma z'eo ar vagadurez eus hor speret.

G. *Petra erru gant un ene pebini ne sigue-*

| | |
|---|---|
| *mer nemet dibaut a veach.* | un den maro queme-ret boued. |
| R. An ene-zé a chomm sempl ha dinerz. | G. *Livirit ar reizou all.* |
| G. *Ar gommunion hac-hi a so talvoudus d'an oll.* | R. Ar feis, an oll vertusiou ha dreist pep-tra ar garantez e quever an nessa. |
| R. Ne d'eo talvoudus nemet d'ar re a so reiset mad. | G. *Hac un droug bras eo communia e stad fall.* |
| G. *Pere eo ar reizou a so red.* | R. Dibri e varnediguez eo. |
| R Da guenta beza e stad a c'hraç. | G. *Petra eo ar Viatic.* |
| G. *Perac ar pec'het marvel a noaz - èn d'ar gommunion.* | R. Ar gommunion eo a roer d'ar re glan tost da vervel. |
| R. O veza na hell quet | |

## PEMPET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus a sacramant ar binigen.*

Goude ar vadisiant hac ar gonfirmation, ar gristenien ne dlefent caout ezom nemet eus ar gommunion betec ar maro: mæs dibaut eo ar re ha ne gouezont quet e pec'hejou marvel pere a laz an ene, o vouga ar garantez, ha peie a zellid ar maro peur-badus; hac

evit parea un droug quer bras, ne deus netra guelloc'h, goude ar vadisiant, eguet sacramant ar binigen. An hini a fell dezan e ziguemerout a dle da guenta caout queuz eus e bec'hejou, ha caout anezo ur guir c'hlac'har, diazezet var ar feis ha var donjanç Doue, gant ar ratos stard d'en em vellaat, pehini a bella a-gren diouzomp ar c'hoant da bec'hi, ar pez a zalc'h ennâ e-unan un neubeut a garantez evit Doue, hac ar glac'har-ze pehini a vantr calon ar pec'her, a c'halver *contrition* pe guir-gueuz. Goude ez eo red coës da ur belec, en ur ziscleria dezàn hep nac'h netra an oll bec'hejou a bere en em gaver cablus, goude ober gant ar brassa sourci ar binigen a ro ar c'hovessor, evit paea ar pez a so dleet da Zone evit ar pec'hejou. Bez ez eus eta tri zra red a-beis ar pec'her, ar c'heuz, da vianna ar c'heuz dich'lan, ar goëssion hac an dic'haou. Ar pinigenou a roer a so peurvuia an tri seurt oberiou mad-mâ, ar beden, ar yun hac an aluzen; hac e tleont beza quement dious grevusdet ar pec'het ha ners ar dious pec'her.

G. *Da biou e roer Sacramant ar Binigen.*
R. D'ar re o deus gret ur pec'het marvel bennac goude ar vadisiant.
G. *Petra eo ar pec'het marvel.*
R. Ar pec'het eo a virit ar maro peur-hadus.
G. *Petra dle ar pec'her da ober evit diguemeret ar sacramant-ze.*
R. Caout queuz, coes ha dic'haoui.
G. *Petra eo ar gueuziguez.*
R. Ar c'heus da veza pec'het, gant ar ratos stard da vellaat ar vuez.
G. *Ha gallout a rer cassaat ar pec'het hep caret Doue.*
R. E tleer caout da viana un nebeut bennac a garantez.
G. *Penaus e tleer coes.*
R. Hep nac'h na cuzet netra.
G. *Petra eo an dic'haoui.*
R. Peur-ober ar binigen roet, gant ar c'hoessor.
G. *Petra eo ar binigenze evit an ordinal.*
R. Pedennou, yunou hac aluzennou.

---

## C'HUEC'HVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Heul eus ar binigen.*

Goude ma eo bet coësset ar pec'her, ha goude ma en deus roet e c'her e tic'haouo, ar belec a dle rei an distol eus ar pec'hejou, mar guel ennâ mercou avoalc'h a zistro oc'h Doue; anez e

tle dinac'ha dezan an distol-ze, dindan boan d'em em zaôni gant ar pec'her mar ema en arvar, e ve distroet, e tle gortoz a c'han da ur veach-all. An distol, diguemeret eguis ma zeo dleet, a lam ar pec'hejou pe seurt bennac ouffent beza. Evit ar pec'hejou dister, c'halver veniel, ha dious pere ez eo a diez bras tec'het agren epad ar vuez, e ballont beza distolet dre ar beden, dre an aluzen, dre an œuvrou-mad. Mæs peguer bian bennac e eavomp ar pec'hejou-ze, ez eo red caout bepred ur sourci bras d'em em voalc'hi anezo ha da zivoal outo. Ar gristenien pere a so maro gant ur pec'het veniel bennac, pé n'o deus quet c'hoas peur-baeet d'a vir Doue evit ar pec'hejou distolet dezo, ar re-ze a c'houzanv er bed all ur boan a c'halvomp ar purgator; mæs gallout a reont beza dieubet pe frealziet dre bedennou ar re veo. An ilis a aotree a-vechou induljançou pere a stag oc'h oberiou-mad bennac, evit rei deomp abeg da zerc'hel leac'h eus hon dic'haou, goal-c'hreet.

G. *Ar c'hoesser hac-èn a so bet dalc'het da rei an distol eus ar pec'hejou d'an hini a ya da goes.*
R. Nan, mar caf dezan n'en deus quet ur guir gueuz.
G. *Pe seurt droug a ra mar teu da zisteurel re-vuan ar pec'hejou*
R. Eu em garga a ra eus ar pec'hejou-ze.
G. *Sacramant ar Binigen hac-èn a so red evit lemel ar pec'hejou veniel.*
R. Nan, beza ez eus c'hoas abegou all.
G. *Pere int-hi.*
R. Ar beden, an aluzen hac an oberiou-mad.

G. *Petra eo ar purgator.*
R. Ar boan eo eus ar re a so maro gant ur pec'het bennac hep beza peur-baet da vir Doue.
G. *Petra eo an dleouze.*
R. Pec'hejou veniel pe dilerc'hiou dic'haou.
G. *Penaus e hallomp-ni o diboania.*
R. O pedi Doue evito.
G. *Petra eo an induljançou.*
R. Ur c'hraç a ra an Ilis deomp ovit der-c'hel leac'h eus ar pez a so choumet da ober en o dic'haouou

## SEISVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus an nouen.*

An nouen a ro d'ar re glan ar c'hraç da vervel ervad, lemel a ra ar pec'hejou veniel, ha parea a ra an ene eus ar sempladurez a choum eus ar

pec'hejou-all, evito da veza distolet. Creaat a ra an den clan a enep an argadou eus an diaoul, pere a so crevoc'h, pa vezer tost da vervel, ha gallout a ra zoquen rei ar yec'het d'ar c'horf, mar d'eo mad evit an den clan. Ar veleien eo a ro ar sacramant-ze, gant eol beniguet evit-ze gant an escop. Seis eolierez a rer; pemp evit ar pemp squiant naturel; var an daoulagad, var an diou-scouarn, var an difron, var ar guenou, var an daouarn; unan var ar groazel pe var boull ar galon, evit an c'hoantchou direis; unan var an treid. Ha da bep eolieres, ar belec a bed Doue da zisterel d'an den clan ar pec'hejou en déus gret dre bep loden eus e gorf. Red eo d'an den clan beza e stad a c'hraç evit tenna frouez eus ar sacramantze, ha mad eo e diguemerse anezan gant anaoudeguez, petra-bennac ne roer anezan nemet d'ar re glan, ha pa veut tost da vervel.

G. *Petra eo ar c'hraç a so stag oc'h an nouen.*

R. Ar c'hraç da vervel erfad.

| | |
|---|---|
| G. *Pe seurt pec'hejou a lamm.* | R. Nan, evit ma vezo guelloc'h reizet an |
| R. Ar pec'hejou veniel hac ar pez a choum eus ar pec'hejou all. | den clan. |
| G. *Piou a ro ar Sacramant-ze.* | G. *Perac e rer meur a eolierez.* |
| R. Ar veleien. | R. Evit merca ar pe-c'hejou gret gant al lodennou dishevel eus ar c'horf. |
| G. *Da biou e tleer e rei da.* | |
| R. D'ar re glan dare da vervel. | G. *Gant petra e rer an eolierezou.* |
| G. *Ha gortoz a dleer e vent toc'hor.* | R. Gant eol benniguet gant an Escop. |

## EISVET GUENTEL VAR-N-UGUENT

### *Eus an Urs.*

Sacramant an urs a ro d'an ilis ministred boutin ha heleien speredus, pere a zalc'h leac'h an ebestel hac zisquihien Jesus Christ, evit quender-c'hel ober Doue bete divez ar bed. Ar c'hraç eus ar sacramant-ze na santela quet epquen ar re a ziguemer anezan, rei a ra c'hoas dezo ar galloud da santelaat ar re-all, o rei dezo ar sacramanchou. Hoguen ne deus nemet an escop a guement a helfe o rei oll;

ar veleien, pere a so lequeet evit e scoazia, ua hellont rei nac ar Gouzoumen nac au urs. Au diagoued a so lequet evit servicha an escop hac ar veleien en o c'hargou, hac evit caout sourci eus ar beorien. An ursou-ze eo ar re vrassa: pemp all a so dindan ar re-ze, lequeet evit scoazia an diagoned; urs ar subdiagoned, urs an Acolited, pere a so dileuret evit heulia an escop, hac en ilis evit douguen ar goulou, urs al lennerien, urs an exorcisted hac urs ar borzerien. Bez ez eus eta en oll seis uis, pevar vian, ha tri urs brassoc'h pe sacr, pere eo ar subdiagonach, an diagonach hac ar veleguiac'h, e pehini ema ive an escobiach. Red eo tremen dre an oll bazenou ze evit erruout er veleguiach. Ar guenta pazen eo an tonzurach, pehini ne deo quet un urs, hoguen ur ceremoni santel evit rei an dillad a ilis da un den-lic, hac evit e lacaat e renq ar c'hloer: rac henvel a rer cloer ar re oll a so dileuret evit servich an ilis, ha tud lic ar re all eus ar bobl gristen.

G. *Pehini eo ar c'hraç eus a Sacramant an Urs.*

R. Rei a ra ar galloud da rei ar sacramanchou, pe da ober ur servich public en Ilis

G. *Pere eo ar re o deus ar c'hraç-ze en antier*

R. An Esquibien epquen.

G. *Gallout a reont eta rei an oll Sacramanchou.*

R. Ia, ar Gonfirmation hac an Urs zoquen.

G. *Ar veleien hac-hi na hellont quet rei an daou sacramantze.*

R. Nan, d'an Escop int miret.

G. *Petra eo dever an Diagoned.*

R. Servicha ar Belec hac an Escop en o c'hargou.

G. *Pere eo an Ursouall.*

R. Subdiagonet, Acolitet, Lennerien, Exorcisted, ba Porzerien.

G. *Ped so anezo oll.*

R. Seis so anezo.

G. *Pere eo an Ursou-Sacr.*

R. Ar Subdiagonach, an Diagonach hac ar Veleguiach.

G. *Ha dont a heler da Velec rac-tal.*

R. Nan, red eo tremen dre an oll bazenou-ze.

G. *Petra eo an Tonzurach.*

R. Ur ceremoni evit quemeret an dillad a Ilis.

G. *Petra a ra-èn.*

R. Eus a zen lic e tcuer da veza cloarec.

## NAVET GUENTEL VAR-N-UGUENT.

*Eus ar briedelez.*

Doue, o veza crouet an den quenta, a roas dezan ur vaouez, da eil hac evit e sicour, hac eus anezo e reas guenel an oll dud all; evelse e reas ar briedelez. Ar pec'het en devoa sautret an usach anezi; hoguen Jesus-Christ en deus e lequet en he stad quenta, hac en deus gret ur sacramant anezi, o staga outi graçou particulier. An union eo eta eus a ur goaz epquen gant ur vaouez, epquen, ha pehini na hell quet beza torret nemet dre ar maro. Bez e tleont en em garet eguis ma n'o defe nemet ar memès corf gant daou ene, en em sicour an eil eguile en oll labouriou eus ar vuez, ha quemeret sourci eus ar vugale a zeu dezo, evit ma quen-dalc'hint da servicha Doue var o lerc'h var an douar. An union-ze eus ar goas hac eus ar vaouez a so ar figur eus a union Jesus-Christ gant e ilis. Petra bennac consgoude ma eo santel

ar Briedelez, ar stad a verc'hdet a so c'hoas santeloc'h. An dud demeset a so partajet etre Doue hac ar bed, dre ar sourci eus o zud; ar guerc'hezed hac an intanvezet a so libr evit en em rei oll da Zoue; mæs ar guerc'hdet parfet a so ur c'hraç vras pehini ne deo quet roet d'an oll.

G. *Piou en deus institutet ar Briedelez.*

R. Doue e - unan er penn quenta eus ar bed.

G. *Piou en deus e digasset d'e c'hentaglanded.*

R. Jesus-Christ pehini en deus gret ur sacramant auezi.

G. *Eus a betra eo ar squeud.*

R. Eus a unvaniez Jesus-Christ gant e Ilis.

G. *Pehini eo ar c'hraç eus ar sacramant-ze*

R. E teu ar pried da garet e bried evel pa ne vent o daou nemet unan.

G. *Petra a erru a guement-ze.*

R. E teuont d'en em sicour an eil eguile en o ezomou.

G. *Petra a dleont-hi da ober evit o bugale*

R. Caout ur sourci bras anezo hac o sevel e doujanç Doue.

G. *Ha bez ez eus ur stad parfetoc'h eguet ar Briedelez.*

R. Ia, hini ar guec'hdet.

G *E petra ef-èn guelloc'h.*

R. Abalamour ma lez mui a liberte da servicha Doue.

G. *Hac an oll a hell miret ar stad-ze.*

R. Nan, un donæzon eo η ro Doue d'an nep a gar.

FIN.

